# GWALARN

RENET GANT ROPARZ HEMON

ADNIVERENN LENNEGEL TRIMIZIEK BREIZ ATAO

NIV. 6 HANV 1926

## Listri Noz

*(Diwar skouer ar gwerziou gwechall.)*

War brad ar mor hol lestr a lamm,
Ha pell er c'hornog, tamm ha tamm,
E varv ar c'houmoul. Glas ha du,
Karget a gerreg hag a fru,
E stign an noz gant bizied treut
He roued a latar hag a skeud.

*(Ha! marv hon didu war an tir,*
*Ha marv hon arouaregez hir,*
*Ha marv hon hun e valvenn skuiz,*
*Ha tavet kanenn plac'h an deiz !*
*Strafuilhet-holl, e doun al liorz,*
*E lenv eur stivell 'mesk ar c'horz.)*

Tec'het ! A vignon ! petra 'vern ?
Sell : ha ne welez ket a-vern,
E frailh ar voger aour a dorr,
Listri da hunvre war ar mor,
Hep roenv na gwern na gouel ebet,
O riskla lenkr e peoc'h ar stered ?

Eun hunvre seder : kana 'reont
Hoalerez dous ar moriou-hont ;
Palmez bras, spikanardenn flour,
Ha frouez burzudus fouist ha bourr,
Labouсed glas ha loened lu,
Paotred digas, prinsezed du,
A luc'h an orged en o sell,
Hag aour, ha mein gwelevus gell.

Ha kana 'reont ar gevrin kent,
A gavas paotred war o hent,
Etrezek pennou skourn ar bed,
Ha na glevas mui den ebet.

Ha c'houek, e palez boull an aer,
An toniou izel, tano, taer,
Na veizo biken spered den :
« Eun dra 'zo bet ha na vo ken,
Eun dra n'eo bet ha na vo ket. »
Danevell drant nep bro, — nepred.

A vreudeur ! en inizi hud,
En tevenn mud, en tevenn mud,
Ma kresk an ilio ouz ar reier,
Ma founn ar bleuniou melen en doureier,
Ma sil an heol e doun ar c'heviou,
Tenval gant tenzor glas an deliou !
An andon yen e koad an noz,
Ma hunvre teuz ar furnez koz,
Ken koz, gant kinvi gwenn e-leiz,
A-hed an deiz, a-hed an deiz !

A galon! ha ma ve da c'hoant
Douget gand eskell kant ha kant,
Ken krenv, da darza bevenn da gaoued !
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
Ha nijal a rafes mibin war an tonnou,
Ken skanv ha skedus ha sklintin a vommou,
Davet da vreudeur pell dianav !

Stlak ar c'horn ha leugn an hanaf !
Ha lonk, e lec'hid gludek ar mez,
Kellid an anken hag ar vez !
Rak sed : ar vorenn deiz a sav.
Ha klev : al listri hud a dav.
Ha klev : eun hiboud hir a zoan
A zaskren en deleziou moan !

Perak e pleg ken pounner ho penn ?
Perak e skoelf, er beure gwenn,
Ho lagad, evel tud o deus
Merzet eur weledigez euz
O kantren 'tre 'n oabl hag an dour ?

Hon hent dirazomp a zo flour,
Kompez an avel, hag ar gwag
O kana laouen ouz hor bag.

Roparz HEMON.



# Tadou ar Yez

Sed eun dra a glever bemdez : eur yez skrivet a vez graet gand ar skrivagnerien. E broiou 'zo ez eo gwir (ha c'hoaz ne gredan ket ez eo ken gwir ha ma kreder). E Breiz, ar c'hontrol a zo c'hoarvezet. Ar yez skrivet a zo bet drailhet, dispennet, diskolpet, disgraet gand ar skrivagnerien.

Eur yez lennek hon eus : eur yez skrivet, kalz pinvidikoc'h eget ar yez komzet, pinvidik a-walc'h da skeudenni eun darn vras eus hor menoziou. Ha kaer hon eus klask pe skrivagner en deus stummet ar yez-se, ne gavomp ket. Hon daou skrivagner gwella, Bleimor ha Malemanche, o deus graet gand eun trefoedach kemmesket a c'heriou tennet eus ar yez lennek. Evid ar re all, lod anezo o deus klasket, eur wech ar mare, ober ganti. An darn vrasa o deus dismeganset ar yez-se, re lezirek ma oant d'he deski, hag ar re anezo a vev c'hoaz n'int ket barrek, en deiz a hizio zoken, d'he c'hompren.

Lavarout a rin dioustu penaos eo bet graet ar yez lennek. Labour ar yezadurourien, labour ar c'heriadurourien eo bet. Geriaduriou ar Gonideg, Troude ha Fransez Vallée, hag eun nebeut yezaduriou, setu ar penna oberiou anezi. Stagit ouz ar re-man darn eus skridou Kermarker hag e vignoned, eur pennad-skrid bennak embannet e *Feiz ha Breiz*, e *Kroaz ar Vretoned*, e *Spered ar Vro* (ar pennadou-ze a vo mat eun deiz o dastum hag o advoula), an « *Notennou diwar-benn ar Gelted koz* », levriou, kalz re ankounac'haet, evel « *Lemenik* » Erwan Berthou, en diwez « *Sketla Segobrani* », ha peurechuet e vo ar c'hont. E-kenver skridachou hor « barzed vrudet » hag hor « c'honterien dispar », breman o poultrenni en hor armeliou, ez eo nebeut.

A-zivoud an nebeut skridou-ze e c'hellfed sevel eul levr kaer, — a ve kalz talvoudusoc'h ha dudiusoc'h eget istor lennegez Vreiz, — hag a ve istor ar brezoneg skrivet. Diskouezet e ve penaos, adalek kant vloaz, ez eus bet tud e Breiz o c'harmi d'o c'henvroiz : arabat ober gand eur bern trefoedachou; kaout eur yez unvan, seven, kempenn, kribetmat, a ranker. Diskouezet e ve penaos o deus c'houitet an dud-se en o amzer, en abeg da ziouiziegez ha treuzkredennou o c'henvroiz; penaos ez eo bet beuzet o labour en eur mor a sotoni.

Diou wech da vihana ez eus bet graet eun dra bennak da savetei hor yez; da lavarout eo, da reiza ha da grenvaat anezi, ma c'hellfe derc'hel penn ouz ar galleg. Ar wech kenta, e-kreiz an naontekvet kantved, gand ar Gonideg, Kermarker, hag eun nebeut re all. An eil gwech, e derou ar c'hantved-man, gant F. Vallée, R. Le Roux, hag eun nebeut re all.

Ar re-ze a zo tadou ar yez.

Ar pez o deus degaset d'imp, peb unan anezo, a ve mat diskleria. Ar pez a zo bet kollet eus o labour, — ha kalz a zo bet kollet, — a ve mat adc'hounit. Istor o buhez, en diwez, — hag hi dizarvoud peurliesa, — a ve mat ober.

Anoiou darn, evit gwir, a zo anavezet mat, zoken pa ne ouzer netra diwar o fenn. Anoiou darn, avat, a zo ken nebeut anavezet m'emaint war var beza ankounac'haet krenn. Ha gand istor ar re-man e tlefed staga.

Eur skouer hepken a gemerin : an Abad Herri, penna dastumer ha kenlabourer, — tud 'zo a lavar oberour — ar « *Barzaz Breiz* », unan eus ar re o deus gwella meizet braster al labour a oa dirazo. En e levr war « *Drama ar Gelted* », e tispleg ar skrivagner gallek Anatole Le Bras penaos e voe moulet, gant harp an Abad Herri, *Buhez Santez Trifina*. An Uhel, emezan, a c'houlennas skoazell an Abad Herri da embann an dournskrid :

« *An Abad Herri a deurvezas d'ezan degemer peurreizadur eun embannidigez, a vije bet ret, dreist pep tra, mirout he stumm gouiziek d'ezi. Ha n'helle ket, siouaz, chom hep degas eno e venoziou lennegour. Seveni a reas e labour gand eur gred, na hellfed ket, e gwirionez, ober re a veuleudi d'ezan, ma n'en dije graet netra nemet, hervez c'hoant an Uhel, « adlenn » ha « kenveria an dournskridou koz » bet lakaet « etre e zaouarn » gand an Uhel, ha « reiza amprouennou ar skrid brezonek ». Hogen, kent reiza an amprouennou, e stagas gant reiza ar skrid e-unan. Pa ne ranke nemet barn, e kredas ez oa e zlead evel Kelt kar-e-vro, hag e enor evel lennegour, kaeraat. Renet gand ar falskredenn-ze, he doa bleniet oberidigez ar « Barzaz Breiz », n'en devoe aon ebet da ober gant dournskrid ar pez-c'hoari ar pez en doa graet a-raok gant danvez diwar c'henou ar c'hanennou gwerin* ».

Salo m'hor bije kavet muioc'h a Ebed Herri da reiza, n'eo ket hor skridou koz hepken, hogen ivez hor skridou breman! Ar pez end-eeun a ra d'ar skrivagner gallek ober fae warnan a ra d'imp kaout doujans ouz an den-ze, hag a ro d'imp c'hoant mont doun e studi e labour. Eun all, an Abad Gwegen, person Nizon, a oa gantan oc'h aoza gwerziou ar « *Barzaz Breiz* ». An Abad Gwilhou, aozer « *Christo* », a bleustras ivez war eun hevelep hent (1).

Petra a lavarin eus ar geriou stummet gant Kermarker hag ar re all? N'oant ket, hep mar ebet, bepred stummet mat, hag hervez « reolennou » ar yezoniourien breman (« reolennou » peurbadus, diouz o c'hlevout, hag a vez kemmet koulskoude beb ugent vloaz). Mat a-walc'h e vije bet ar geriou-ze evelato, ma vije bet Breiziz an amzer-ze mat a-walc'h d'o degemer. Gand an dud ez oa ar si, ha n'eo ket gand ar geriou.

Ret eo digarezi eun tammig hor « barzed vrudet » hag hor « c'honterien dispar ». Heulia a raent boaziou o amzer evel ma heuliomp re hon amzer-ni. Ar ouizieien end-eeun o doa desket d'ezo dismegansi ar yez lennek, stlaket o daouarn d'ezo bep gwech ma skrivent e trefoedach. Furchadennou gouizieien ar c'hantved tremenet o doa kroummet o spered. Netra, d'o meno, n'oa par da yez ar bobl. Eur ger e genou va mamm-goz a oa eur berlezenn da virout e skrin prizius eur geriadur. E genou eun den a skiant, eur vilienn didalvez, mat hepken da veza stlapet e mor bras an ankounac'h. Seul vuioc'h e veze trefoedet eur paour kaez yez, seul dudiusoc'h d'ezo. Lezennou ar yez komzet a veze lakaet da ren, den ne oar perak, ar yez skrivet ha lennek. « Arabat stumma eur ger nevez » hep beza goulennet o aotre digand ar c'higer, ar sakrist hag ar c'hemener. Ar reman o doa ar gwir da gemer geriou e-lec'h ma karent, d'o stumma ha d'o distumma hervez o giz. An dud desket, avat, n'o doa ket. Ha peogwir n'o doa beleien-veur ar yezoniez

(1) Sellout ouz pennad-skrid Abeozen e *Gwalarn*, N. 4, p. 48.

beli ebet war ar yezou krenv, evel ar galleg hag ar saozneg (beli ebet war ar c'helaouènner, an ijiner, ar filosofer, ar marc'hadour, ar « sportsman »), sponta a glaskent ar yezouigou dinerz, evel ar brezoneg, o tiougana d'ezo an diskar hag ar maro ma ne garfent ket mirout o fank hag o botou-koad.

Breman m'eo bet digoumoulet hor spered diouz ar barr-follentez-se, bezomp anaoudek ouz ar re a zo chomet sklaer o daoulagad hag o deus dalc'het mat d'ar stur : tadou hor yez. M'o dije kollet o henl, evel ar re all, n'hor bije ket a vrezoneg unvan breman. Enoromp anezo, ar re o deus poaniet didrouz, e-lec'h eun toullad « barzed » lezirek a gredas savetei Breiz o randoni eun toullad diotachou, — tud a youl vat, hep mar ebet, — tud, avat, na c'hellomp ket kaout kalz doujans outo.

Roparz Hemon.



# Eun Danevell Goz a Vreiz

« *De l'aventure que dit ai*
*Li Breton en firent un Lai.* »

« Eus an darvoud am eus displeget
Breiziz a reas eur werz. »

Eus diou werzenn Marie de France ez eus bet graet meneg en hon touez meur a wech. Rak n'eus netra mantrusoc'h evid eur bobl eget beza kollet he lennegez. Kerse eo ganimp breman klevout komz eus ar gwerziou koz-se, bet brudet e gwalarn Europa er Grennamzer. Piou oar? Marteze ez oant didalvez, evel ar peurrest eus hol lennegez. Marteze, avat, ez oant talvoudus. Dudius e vefent d'imp-ni da vihana.

N'eus nemet nebeut a spi da gavout en eun dournskrid kuzet bennak oberennou brezonek ar Grennamzer. Eul lennegez a hall mont da goll. Hogen dibaot a wech ez a krenn da get : roudou anezi a chom du-man du-hont. Ha diwar ar roudou-ze, dastumet hag anataet, e c'heller deski meur a dra.

Da gaout eun damskeud eus hol lennegez kollet, ez eus daou labour d'ober. Ar c'henta a zo klask petra a zo bet miret anezi gand ar bobl, a c'henou da c'henou hag a rumm da rumm. Eul labour diaes kenan: rak penaos adstumma danvez bet distummet e pep giz, ha diforc'h an danvez brôadel koz diouz an danvez estren nevez, degaset abaoe a bep tu? Doareou a zo d'hen ober, koulskoude, na zisplegin ket aman. Goude hirfurchal, avat, ha goude beza teuzet meneziou, ne van e strad an teuzlestr peurliesa nemet eun tammig poultrenn. Ouspenn se, mar deus bet e gwirionez e Breiz-Vihan gwechall eul lennegez, tra an dud desket e tlee beza dreist-holl, evel e kement bro all, hag eun darn anezi hepken a hall beza bet anavezet gand ar werin.

An eil labour a zo studia piz lennegeziou ar broiou tro-war-dro, Bro-C'hall ha Bro-Saoz, da skouer, o deus amprestet marteze eun dra bennak diganimp. Ma ve burutellet skridou gallek ha saoznek ar Grennamzer (hep menegi skridou latin), e ve graet, hep mar ebet, kavadennou, bihan pe vras. Evit gwir, ken diaes all eo al labour-man hag egile, ken arvarus, hag o rei peurliesa ken nebeut a frouez. Eur sklerijenn bennak a hellfe da ober, evelato, war hol lennegez lennek, hag eur blijadur e ve d'in gwelout Breiziz o kregi gand al labour-ze, n'eo ket bet boulc'het a-zevri evit c'hoaz.

Traou a zo, avat, anavezet dre ar bed, ha nebeut anavezet e Breiz, — bro an diouiziegez hag al leziregez, — traou hag a dlefemp anavezout. E-touez oberennou Chaucer, ez eus unan a dlefe tenna hon evez : « *The Frankeleyns Tale* » (*Marvailh ar « Franklin », pe ar C'houer pinvidik*), addispleget, hervez doare, diwar eun danevell goz a Vreiz.

« *Marvailh ar Franklin* » a zo unan eus « *Marvailhou Canterbury* », savet war-dro 1386-90. Setu, e berr gomzou, danvez an oberenn : pirc'hirined war o hent da vez santel Thomas Becket, e Canterbury, a dremen o amzer o tibuna marvailhou, pep hini d'e dro. Ar marvailhou-ze n'int ket bet ijinet gant Chaucer, pell ac'hano. Ne dint peurvuia nemet marvailhou koz, bet dastumet gantan a-zehou a-gleiz.

« *Marvailh ar Franklin* » eta, a zo, emezan e-unan, eur werz koz savet e brezoneg gwechall. Dudius eo kenveria ar gwerzennou kenta anezan gant gwerzennou Marie de France :

« *Thise olde gentil Britons in hir dayes* (1)
*Of diverse aventures maden layes,*
*Rymeyed in hir firste Briton tonge;*
*Which layes with hir instruments they songe,*
*Or elles redden hem for hir plesaunce;*
*And oon o hem have I in remembraunce.* »

Hag an holl furchadennou graet en hon amzer n'o deus diskouezet netra, nemet an dra-man : gwirhenvel eo ne fazie ket.

Da genta, e tremen ar marvailh-ze e Breiz-Izel, e Penmarc'h, a heller kredi. D'an eil, eus an tri ano-tud a gaver menegel ennan : Arveragus of Kayrrud, Dorigene, hag Aurelius, an daou genta da nebeuta n'int hep mar nemet furmou latinaet eus anoiou brezonek. Kement-se a hall hon dougen da gredi en deus savet Chaucer e gontadenn diwar eun addisplegadur, pe eun droidigez latin zoken, eus eur werz vrezonek, savet hec'h-unan da vihana a-raog ar bloaz 1390.

Oberenn Chaucer n'eo ket eun droidigez, — siouaz d'imp. Ar marvailh-ze a gaver, en eur stumm pe stumm, e lennegez-werin meur a vro, beteg er Reter, ma reer anezan « *Marvailh Mandanasena* ». Ha danevellet eo bet en e stumm italiad gant mestr bras Chaucer, Boccaccio, en Decamerone, anvet gantan : « *Al Liorz Vurzudus* ». Hag hen dishenvel a-walc'h diouz ar marvailh breizad (eul liorz, a dle bleunia e-kreiz ar goanv, a zalc'h eno lec'h ar reier), talvezet en deus, a vare da vare, da skouer d'ar barz saoz. Hag ouspenn, pennadou a zo bet staget gant heman, hervez e voaz, tennet eus marvailhou hag istor an Henamzer, na oant ket, a gredan, er marvailh koz.

N'em eus trôet aman nemet ar pep dudiusa d'imp-ni, Breiziz, — o virout stumm saoznek an holl anoiou divoutin, peogwir n'hellen ket ober gwelloc'h.

R. H.

## Raglavar ar Franklin

Ar Vreiziz koz, uhelwad-se, en o amzer, a save gwerziou diwar-benn meur a zarvoud, rimet en o yez vrezonek kent. Ar gwerziou-ze a ganent gand o binviou, pe a lennent evid o flijadur. Ha koun am eus eus unan anezo...

(1) Sellout an droidigez pelloc'h (Raglavar ar Franklin).

## Danevell ar Franklin

En *Armorik*, a zo anvet *Britayne*, ez oa eur marc'heg a gare eun itron, hag a lakae e boan d'he servija gwella ma c'helle. Meur a labour, meur a ober bras a gasas da benn a-raok he gounit. Rak eun itron dispar a oa anezi, ar gaera dindan an heol. Hag ouspenn, a lignez ken uhel ma kredas a-boan ar marc'heg-se, dre aon, displega d'ezi e zoan, e boan hag e anken.

En diwez, avat, o welout pegen dellezek ez oa, ha pegen sentus dreist-holl, e krogas enni kement a druez ouz e binijenn, m'en em glevas gantan, e kuz, d'e gemer da bried, hag aotrou, hervez an aotrouniez-se o devez an ezec'h war o gwragez. Ha da ren o buhez gwelloc'h en eürusted, a youl vat e touas-hen d'ezi e le a varc'heg na gemerfe biken en e holl vuhez, deiz na noz, beli ebet warni dre heg, ha na ziskouezfe gwarizi ebet en he c'henver ; nemet senti a rafe outi hag ober he c'hoant e pep tra, hervez dlead pep karantez ouz e itron. An ano a vestr a zougfe hepken, da virout na ve graet dismegans ouz e renk.

E drugarekaat a reas-hi, hag en eun doare izel meurbet e lavaras :

— Aotrou, peogwir en ho madelez e kinnigit d'in eur c'habestr ken laosk, a youl Doue na ve biken, etrezomp-ni hon-daou, na brezel na tabut dre 'm fazi. Aotrou, ho kwreg leal ha sentus e vezin. Setu d'eoc'h va ger, ken na darzo va c'halon.

Evel-se emaint o-daou e peoc'h ha dinec'h.

.......................................................

Mont a reas ar marc'heg-se d'e vro gand e wreg, nepell diouz *Penmark*, ma oa e di. Hag eno e vevas el levenez hag en eürusted.

Piou a hellfe lavarout, ma ne ve ket bet dimezet e-unan, an eurvad, an aez hag an dudi a ren etre eun ozac'h hag e wreg? Ouspenn eur bloaz e padas ar vuhez plijadurus-se. Neuze, ar marc'heg ma komzan anezan, — *Arveragus of Kayrrud* a oa e ano, — a reas e venoz mont da chom bloaz pe zaou en *Engelond*, a veze graet anezi ivez *Britayne*, da glask brud hag enor en armou. Rak el labour-ze e lakae e holl c'hoant. Hag eno, hervez ma lavar al levr, e chomas daou vloaz.

Breman e tavin war ar *Arveragus*-se, da gomz eus *Dorigene*, e wreg, a gar he fried evel buhez he c'halon. Goude e zisparti, gouela ha huanadi a ra, evel ar merc'hed a lignez uhel-ze pa garont. Ha da lenva, da hirvoudi, da veilha, da yuna, da glemm. Ken glac'haret eo gand ar c'hoant da gaout he fried ma kont ar bed bras-man evel netra.

O welout he freder, he mignoned a frealz anezi e pep giz ma c'hellont. Prezeg a reont outi, o lavarout outi noz-deiz eman oc'h en em laza hec'h-unan heb abeg, siouaz! Pep konfort a heller da rei en degouez-se a rôont d'ezi gand o holl c'halloud, evit ma paouezo he doan.

Tamm-ha-tamm, evel ma ouzoc'h peb unan, e c'heller kleuza eur maen ken pell, ma chom eur skeudenn engravet warnan. E-pad ken hir amzer eo bet frealzet m'he deus degemeret, dre c'hoanag ha dre skiant, merk o frealzidigez. Staga a reas he glac'har da sioulaat : n'helle ket chom atao e barr an nec'hamant !

Hag ivez *Arveragus*, e-kreiz an anken-ze, en deus kaset liziri d'ar gêr, o lavarout ez oa mat e yec'hed hag e teufe en-dro hep dale. Panevet se, e vije bet freuzet he c'halon gand an doan.

He mignoned, o welout hec'h enkrez o tistana, a bedas anezi, daoulinet, en ano Doue, dont da vale ganto da gas kuit he sonjou du. En diwez ec'h asantas d'o c'hoant, o welout splann ez oa evit he mad.

Breman, edo he c'hastell e-kichenig ar mor. Ha mont a rae alies gant he mignoned o vale, evit he flijadur, war uhel an tevenn, ma wele meur a lestr ha meur a vag dindan ar ouel, o vont d'al lec'h ma karent. Neuze, avat, e veze an dra-ze eun darn eus hec'h anken. Rak outi hec'h-unan, meur a wech :

— Siouaz! emezi, ha n'eus ket unan, e-touez kel lies a listri a welan, a zegaso va aotrou d'ar gêr? Neuze e ve dieubet va c'halon diouz he foaniou kalet ha c'houero !

A-wechou all e chome eno o sonjal, o sellout d'an traon diwar bevenn an tornaod. Hogen pa wele ar reier du, spontus, e kroge he c'halon da grena gand an aon. Ma n'helle ket chom war-sav. Neuze ec'h azeze war ar c'hlazenn, hag oc'h arvesti gant trugar ouz ar mor, e komze evel-hen, gant huanadou enkrezet ha yen :

— Doue peurbadus, te hag a vlen ar bed en eun doare ken fur, ken diarvar, ne rez, evel ma lavar an dud, netra en aner. Hogen, Aotrou, ar reier du, spontus, diaoulek-se, a ziskouez beza eur reustl divalo kentoc'h eget krouadelez eun Doue ken poellek, perak hoc'h eus graet al labour diskiant-se? Rak dre al labour-ze n'eus den na labous na loen, er c'hreisteiz, en hanternoz, er c'hornog pe er reter, a zo maget. Ne ra vad ebet, d'am meno. Droug, avat, ne lavaran ket. Ha ne welit ket, Aotrou, penaos e vez distrujet an dud gantan? Kant mil a gorfou tud a zo bet lazet gand ar reier, daoust na zalc'her mui koun anezo. Hag i eun darn ken kaer eus da grouadelez, ma 'c'h eus graet anezo diwar da skeudenn-te. Henvel oa neuze ar poa eur garantez vras ouz an dud! Penaos eta ec'h eus gellet ober ar seurd traou-ze d'o c'has da get, traou na dalvezont d'ezo da netra, d'o heskina nemetken? Gouzout a ouzon e lavaro ar gloer, dre abegou, hervez o bouz, ez eo pep tra diouz ar gwella, daoust n'hellan ket-me gwelout perak. An Doue-ze, a lakaas an avel da c'houeza, ra viro d'in va fried! Setu va ger diweza. Pep breutadeg a lezan gand ar gloer! A-youl Doue ma ve sanket an holl reier du-ze e-barz an ifern! Drailha a reont va c'halon gand ar spont !

Evel-se e komze, gant daelou truezus e-leiz. Ma welas he mignoned n'oa ket eur blijadur d'ezi bale war an aod : netra nemet glac'har. Hag e tivizjont mont da c'hoari e lec'h all. He c'has a reont war c'hlann stêriou hag eien, hag e meur a lec'h dudius. Dansal a reont, c'hoari a reont echedou ha taolennou (1).

Hag eur wech, diouz ar beure, e-barz eul liorz tost ac'hano, m'o doa dastumet boued ha pourveziou all, ez eont da c'hoari an holl zervez. C'houec'hvet beure miz mae ez oa, en doa livet gand e varradou-glao c'houek al liorz-se, a oa leun a zeil hag a vleunv. Ha kempennet oa bet gant dourn mab den en eun doare ken souezus, e gwirionez, ma ne voe biskoaz liorz ken prizius, nemet ar baradoz. C'houez ar bleunv hag o liviou fresk o dije skanvaet ne vern pe galon a voe biskoaz ganet, nemet ma vije bet dalc'het en anken gant re vras klenved pe re vras enkrez : ken leun ez oa a vraventez hag a blijusted.

Goude koan e tansont hag e kanont, nemet *Dorigene* hepken, a glemme hag a hirvoude atao. Rak ne wele ket o tont d'ar c'horoll an hini a oa he fried hag he c'harantez. Ret e voe d'ezi chom evelato, ha gant goanag mat lezel he glac'har da drenuen.

Er c'horoll-ze, e-mesk paotred all, e tanse eur floc'h dirak *Dorigene*, a oa freskoc'h ha gwisket koantoc'h, d'am barn, eget miz mae. Kaná ha dansal a ra dreist kement hini a zo, pe a zo bet, adalek deiz kenta ar bed. Ouspenn se, pa rankfed taolenni anezan, bez' ez oa anezan unan eus tud an douar-man en em zalc'he ar gwella : yaouank, nerzus, vertuzius kenan, pinvidik ha fur, priziet uhel ha karet mat. E berr gomzou, ma tlean lavarout ar wirionez, hep gouzout da *Dorigene*, ar floc'h mat-se, servijer da *Venus*, hag a oa anvet *Aurelius*, en doa he c'haret dreist pep krouadur, abaoe tremen daou vloaz, dre ober an tonkadur. Morse, avat, n'en doa kredet displega d'ezi e boan. A-lonkadennou bras ec'h eve e binijenn. Dic'hoanagi a rae, hep kredi lavarout netra, nemet en e ganaouennou, ma tiskulie e anken, e-giz eur c'hlemm boutin bennak : o lavarout e kare, ha n'oa karet tamm ebet. Gand an danvez-se e savas meur a son, a werz, a ganenn hag a rimadell, o

(1) Eun doare c'hoari-kardou.

lavarout penaos e tizec'he, evel eun aerouant en ifern. Mervel a rankfe, emezan, evel *Ekko* evit *Narcissus*, na oa ket evit diskleria he foan.

A-wechou, avat, e-pad ar c'horoll, — ma vez an dud yaouank seven an eil e-kenver egile, — e seile-hen ouz he dremm, marteze, en doare end-eeun ma c'houlenner eur vadelez. Hogen ne ouie-hi netra eus e venoz.

C'hoarvezout a reas koulskoude, a-raok d'ezo mont ac'hano, — o veza ma oa hec'h amezeg eun den a enor hag a zoare, ha m'he doa e anavezet gwechall, — ma savas diviz etrezo. Ha tamm-ha-tamm e kerz *Aurelius* war-du e bal. Pa welas ez oa deut ar mare, e lavaras :

— Itron, emezan, dre an Doue a grouas ar bed-man, m'em bije gouezet e c'hellje an dra-ze laouenaat ho kalon, karet em bije, en deiz ma 'z eas hoc'h Arveragus en tu-hont d'ar mor, mont va-unan, me, *Aurelius*, d'al lec'h n'heller ket distrei anezan. Rak gouzout a ran ho servijan en aner. Tarza va c'halon, setu petra a vo va gobr. Itron, ho pet truez ouz va foaniou kalet. Gand eur ger e c'hellit va laza pe va savetei. Aman ouz ho treid, a-youl Doue e vefen beziet! N'em eus ket amzer da gomz hiroc'h breman. Bezit trugarezus, itron vat, pe va c'has a reot d'ar maro.

Ha hi ha sellout ouz *Aurelius* :

— Setu eta ho c'hoant, emezi. Evel-se e komzit-hu ? Biskoaz, emezi, n'em eus anavezet ho menoz. Breman, avat, *Aurelius*, ma ouzon, dre an Doue-ze a rôas d'in va buhez ha va ene, ne vin biken eur wreg disleal, nag e komzou nag e ober, keit ha ma vo ganin va skiant-vat. D'an hini m'oun bet unanet gantan e fell d'in beza. Kemerit kement-man evel va diweza respont.

Goude-ze, avat, e lavaras diwar c'hoari :

— *Aurelius*, emezi, dre an Doue bras a zo en nenv, ec'h asantin koulskoude beza ho karantez, peogwir ho kwelan o klemm ken truezus. Klevit : en deiz m'ho pezo lamet an holl reier, tamm-ha-tamm, diwar aodou Breiz, en doare ma ne virint ouz lestr na bag da vont; m'ho pezo skarzet, a lavaran, an arvor diouz ar reier, en doare ma ne vo gwelet warnan maen ebet, neuze ho karin dreist pep den. Setu va ger : muioc'h n'hellin ket ober biken evidoc'h.

— N'eus madelez all ebet ennoc'h? emezan.

— Nann, dre an Doue am c'hrouas! emezi. Gouzout a ran na c'hoarvezo biken an dra-ze. Lezit an diskianterez-se da vont diouz ho kalon. Peseurd plijadur a c'hall eur gwaz kavout en e vuhez o vont da garout gwreg eur gwaz all, en deus he c'horf kel lies hag e kar ?

Huanadi a ra *Aurelius* meur a wech. Gwall reuzeudik e voe pa glevas kement-se. Enkrezet e galon, ec'h eilgerias :

— Itron, emezan, dic'hreüs eo an dra-ze! Ret eo d'in eta, e doare spontus, mervel dioustu.

Gand ar ger-ze ez eas kuit raktal.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

(*Da genderc'hel.*)

# LENNEGEZ IWERZON HIZIO

## Menoziou a-hed hag a-dreuz
## Skridvarnouriez, Gwirionder, hag all

▼ ▼ ▼

*Ne vo kavet er pennad-man nemet ano tri skrivagner : an dra-ze end-eeun, d'am meno, a ziskouez ez eo mat. M'hor befe da sevel en eur gelaouenn estren eur studiadenn diwar-benn lennegez Vreiz hizio, ne gredan ket e c'hellfemp menegi kalz muioc'h, ha lavarout ar wirionez war eun dro. Bezomp trugarezus ouz an oberour da veza barnet lennegez e vro, ha klasket gwelout sklaer enni, e-lec'h rei d'imp ar roll mezevellus anoiou tud, lesanvet « skrivagnerien », omp boas da gavout er seurd pennadou. — R. H.*

Ar re na ouzont ket kalz diwar-benn lennegez Iwerzon hizio, hag a gav d'ezo n'eo ket al lennegez-se pouezus awalc'h da veza barnet, na vint ket evit meiza perak eo bet savet ar pennad-skrid-man. Bez' e c'heller, evelato, sklerijenna diouiziegez an dud-se. Nevez-flamm eo lennegez Iwerzon an deiz a hizio. Peuz distag eo diouz al lennegez iwerzonad koz brudet. Ha da vont war-raok, evel kement lennegez all, e gwirionnez, e tle kaout skridvarnourien ampart war o micher, kenkoulz ha skrivagnerien. N'hell ket eul lennegez beza buhezek ha krenv hep skridvarnouriez yac'h. Evel eur wezenn, e tle al lennegez beza diskoultret da deurel frouez. N'eus nemet eun doare da ziskouez an hent d'ar skrivagnerien : o barn, en eur ziskulia d'ezo gwanded da diwirioned o skridou, ha tresa, d'al lennerien, eun uhelskeudenn a gened. N'eus ket, en Europa a-bez, eur vro na ve ket bet malet he lennegez er « vilin » speredel-ze. Ha ret e vo da Iwerzon anavezout kement-man : al lennegez vrôadel nevez a hall beza kenveriet gand al lennegeziou all, pe ne dalv netra evid araokaat speredel ar vro.

Eur wagennad a wirionder he deus skarzet gorre an douar nevez 'zo. Ar c'hemmou bras degaset e buhez varc'hadourel ar bed abaoe hanter-kant vloaz a zo aet betek mel eskern al lennegez, beteg ar gwad en he gwazied. Ha setu penaos ez eo deut da veza kemmet. Ar Brezel Bras eo en deus he c'hemmet da vat. Diwar neuze ez eo aet al lennegez « wirion » war gresk, hag e kavomp oberennou « gwirion » e-leiz e-touez skridou nevez Iwerzon.

An holl yezou keltiek, nemet ar c'hembraeg marteze, o doa paouezet a vont war-raok abaoe pell. Mont a raent war wanaat evel binviou emziviz a zeiz da zeiz. Hag evel just, seul vui ez ae niver ar gomzerien war vihanaat, seul vui ez ae al lennegez war zisteraat. Evit pez a sell ouz an iwerzoneg, e c'heller lavarout n'eus nemet tregont vloaz abaoe m'eus bet kroget adarre da sevel eul lennegez nevez en hor yez. Da genta ne veze embannet netra nemet levriou da harpa an dud a veze o teski ar yez, ha skridou eeun evid ar skoliou. A-nebeudou, avat, e teuas anat e vije ret khout danvez da lenn, danvez barrek da wellaat ar spered, danvez da entana ar faltazi. Rak gred an deskerien ne badfe ket da viken, ma kendalc'hfemp da gaout da lenn netra ouspenn marvailhou gwall rouestlet ar re a oa an iwerzoneg yez o c'havell. Ma! deut eo d'imp an danvez-se. Deut eo d'imp, en eun doare na ankounac'haimp ket. Eman c'hoaz o tont, e stumm al lennegez a zere ar gwella ouz hon amzer, ar gontadenn verr hag ar pez-c'hoari en eun arvest.

Neb a glaskfe diforc'h kudenn ar yez iwerzonek diouz an emzao brôadel evid ar frankiz politikel na oufe netra diwar hor penn. An daou dra-ze a zo bet stag-ouz-stag en Iwerzon adalek tregont vloaz. Ha breman m'eman renerez ar vro etre daouarn Iwerzoniz, e chom c'hoaz kreskadur ar yez stag ouz ar mennad politikel. Da seveni ar mennad-se, eur brezel hir ha gwadus a zo bet ret. Eno eman kellidenn eul lennegez dispar. Ar brezel-ze a badas daouzek vloaz, gwasaet c'hoaz gand ar strafuilh a oa en Europa d'an hevelep mare. C'houerventez ar brezel-ze he deus lakaet menoziou gwiriou en hor penn, na vint ket taolet er-maez ac'hano da bell. Hag eman ar gwirionder-ze o tiframma ar skeudennou

kaer o doa graet o annez beteg-hen e spered Iwerzoniz, eu diou yez, e saozneg kenkoulz hag en iwerzoneg.

An holl a oar ez eo bet spered an Iwerzonad diazezet a-viskoaz war e faltazi. N'eus netra a ve pelloc'h diouz kement-se eget ar gwirionder lennegel. Ha pa stagas Padraic mac Phiarais, breman aet da anaon, da skriva kontadennou eeun ha gwirion, eur cholori brao a savas diousfu. Al lenneien a gave d'ezo n'en doa ket ar gwir da ijina eur stumm nevez da skriva, o tiskar ar boaziou koz, bet miret el lennegez a rumm da rumm, — boaziou kaer, e gwirionez, hogen diazezet war stumm-prezeg ar werin. Padraic mac Phiarais a wele splann n'helled ket sevel eul lennegez nevez ha krenv, nemet dre skeudenni menoziou nevez an dud hervez eur stumm-kriva dereatoc'h ouz an amzer-breman. Da Padraic mac Phiarais ez a an enor da veza krouet skol ar skrivagnerien a stumm gwirion en Iwerzon hizio. Arabat e ve avat, rei d'ar ger « gwirion » aman ar ster a rôer d'ezan e lennegeziou Bro-C'hall ha Bro-Saoz, da skouer. Da lavarout eo, an displega krenv an darempredou etre an den hag ar bed, pe an den hag an den. Hervez ar buritaned ez eo re ledan, re zihars ar ster-ze, hag e tle pep lennegez « gwirion » beza forbannet. Padraic mac Phiarais a reas kement-se, hogen an dud a gemeras a oa eeun meurbet, — paotredigou ha merc'hedigou, — ha n'em eus ket ezomm da lavarout ez oa darempredou ar re-man gand ar bed eus an eeuna. Sed a weler e levriou Padraic mac Phiarais : eun displegadur krenv eus menoziou bugale. E berr amzer e voe kavet tud da heulia e skouer.

Ne fell ket d'in, avat, lavarout n'eus e lennegez Iwerzon hizio netra da genveria gand oberennou uhel o fal lennegeziou Bro-Saoz ha Bro-C'hall. Kemeromp, da skouer, skridou Padraic O Conaire. Eur mailh skrivagner eo-hen. Eur yender burzudus a heller da verzout e « *Seacht mBuaidh an Eirghe-amach* » (Seiz Marzenn an Dispac'h), e « *Deoraidheacht* » (Harlu), ha re all, hag a-unan gand ar yender-ze eun ampartiz-skrivagner hag eur verrded-displega a laka al lenner da dridal. An Dr. Pokorny, ar gouizieg alaman brudet, a ra anezan « Masim Gorki ar gouezeleg ». Evidoun-me, e lavarfen ouspenn ez eo « hanter Anatole France » hag « hanter Victor Hugo », o kaout barbarelez voemus ar c'henta ha galloud-liva an istor an eil. Padraic O Conaire a zo an den ma komzer ar muia anezan e-touez ar re a bled gand ar yez.

Marteze e c'hello Lian O Flaithbheartaigh, evelato, tapout an trec'h warnan. Hogen re abred eo c'hoaz da rei eun ali diarvar ha diweza diwar-benn oberennou gouezelek heman (1). N'en deus savet beteg-hen nemet pennadou berr hag eur pez-c'hoari e tri arvest. Ar gwirionder a zalc'h eul lec'h bras ennan. « *Dorchadas* » (Tenvalijenn) eo e ano, ha fizians hon eus e vo c'hoariet er bloaz-man. Ar skridvarnourien a lavar ez eo Lian O Flaithbheartaigh eur skrivagner « gwirion » bras. Pe wir, pe fals ez eo, n'eus mar ebet e tegaso brud da lennegez Iwerzon.

D'am meno, ma taolfe skrivagnerien yaouank Iwerzon (da lavarout eo ar re a skriv en iwerzoneg) eur sell ouz istor ar vro, e kavfent, hep chom war dachenn darvoudou ar stourmad diweza, peadra da brederia ha danvez da sevel oberennou. James Joyce a c'hounezas brud dre zisplega ha disleberi (disleberi kalz, a gredan) danevell Deirdre. N'eo ket danevell Deirdre en deus displeget, — ra vo sklaer an dra-ze d'an holl, — ha ne gav ket d'in en deus sonjet tamm ebet er vaouez a ene uhel-ze. Hogen, Joyce a oa brudet, hag e reas eun implij akuit eus ano Deirdre.

Ar re a skriv e saozneg en Iwerzon, — peb unan anezo, brudet pe zivrud, — a vez dalc'hmat o tenna danvez d'o fluenn diouz eienenn hon istor koz. Eun dra souezus eo e vez trôet daoulagad ar re a skriv en iwerzoneg war-du Douar-Bras Europa, e-lec'h beza trôet war-du istor o bro. Bez' e c'heller, evit gwir, diskleria an dra-ze. Gwelout a reont splann o deus kalz da zeski c'hoaz evit pez a sell ouz an arz da skriva, hag e karfent beza henchet gant skrivagnerien Europa. Hogen, eur wech henchet mat, ober a raint hep mar gand ar pez o devo desket evit gounid ar lennegez vroadel nevez, ha diazezet e vo al lennegez-se war istor hon tudou kenkoulz ha war istor hon amzer.

Leon O Broin.

(1) O'Flaherty a zo brudet evel skrivagner e saozneg. R. H.



# Tonkadur Bugale Tuireann

*An danevell-man a zo unan eus an teir danevell anvet : « Tri Glac'har an Danevella ». An darvoudou displeget enni a dremen en amzer ragistorel. Lakaet eo bet e brezoneg diwar al levr : « Oidhe Chloinne Tuireann », embannet gant notennou hag eun droidigez saoznek gant Richard J. Duffy (Gill & Son, Dublin, 1901). Berraet eo bet eun tammig, ha n'em eus ket heuliet dalc'hmat an iwerzoneg ger evit ger.* — R. H.

## I - DONEDIGEZ LUG HIRVREC'H

Eur roue madelezus, uhelwad, a rene war meuriad an De Danann livet-kaer. Nuada Dourn-Arc'hant, mab Eachtach, mab Eadarlam, mab Ordain, mab Allaoi, a oa e ano.

Ha setu : en e amzer ez oa bet lakaet eun truach bras, pounner, gant poblad ar Fomorach war an De Danann : eun truach war al laouer-doaz, eun truach war ar vreo, eun truach war an darou-poba; hag eun onsad aour war fri peb unan eus an De Danann, war menez Uisneach, er c'huzheol da Teamair. Bep bloaz e kemerent an truach-se. Ha neb a nac'he paea, trouc'het e veze outan e fri.

Eun deiz m'oa bet graet eur vodadeg gant roue Iwerzon war menez Balar, anvet hizio Uisneach, n'oant ket bet pell eno pa weljont eun engroez hag eun armead kaer war ar c'hlazenn o tont rag-eeun eus ar reter war-du enno. Edo eur paotr yaouank e penn ar bagad-se, o c'hourc'hemenn war an holl. Henvel ouz heol ar pardaez oa luc'h e zremm, ma n'hellent ket sellout outan.

Setu piou oa : Lug Hirvrec'h e Daoliou Kadarn, gant strollad marc'heien hud an Douar Gouestlet. Ha setu penaos ez gwisket : dindanan Moue-Dispar, marc'h Manannan, ken herrek hag avel yen an nevez-amzer, a oa henvel d'ezan mor ha tir, ha n'helle ket beza lazet ar marc'heg a oa war e gein; en-dro d'ezan harnez Manannan, n'helled beza gouliet na warnan, na dindanan, na drezan; war e vruched hobregon Manannan, gand eur maen kaer, prizius meurbet en a-drenv, ha daou en a-raok; ouz e gostez kleiz kleze Manannan, na c'hloazed gantan den a ve beo da c'houde, ha na zic'houined ket war an dachenn-emgann hep ma 'z afe nerz eur vaouez e gwilioud e neb e wele.

Pa zegouezas ar bagad-se dirak roue Iwerzon hag an De Danann, en em saludi a rejont. Berr amzer oant bet eno pa weljont o tont daveto eur vandennad all, kailharek ha divalo, anezi nao navedad a verourien eus ar Fomorach. Dont a raent da c'houlenn an truach digant tud Iwerzon.

P'o devoe tizet al lec'h m'edo roue Iwerzon ha strollad ar varc'heien hud, e savas ar roue hag an holl De Danann dirazo.

Ma lavaras Lug Hirvrec'h :

— Perak e savit-hu dirag ar vandennad kailharek ha divalo-man, ha ne savit ket dirazomp ?

— Ret eo d'imp, eme ar roue. Ma chomfe eur bugel eur miz en hon touez en e goazez dirazo, digarez a-walc'h e ve d'ezo d'hol laza holl gwitibunan.

— Toui a ran, eme Lug, ez eo deut d'in c'hoant d'o laza. E gwirionez, emezan, c'hoant bras d'o laza am eus.

— Fall e ve d'imp kement-se, eme roue Iwerzon. Hor maro hag hon distruj ne ve ken.

— Re bell, eme Lug, dc'h bet mac'het ganto.

Hag e savas hag o distrujas, ken na voe lazet eiz navedad anezo. Evid an navedad diweza, lezet e voe da vont dindan brud ha gwarez roue Iwerzon.

— Ho laza a rafen, eme Lug, nemet gwell eo ganin ez afec'h hoc'h-unan da gas kelou d'ho kenvrôiz, eget va c'hannaded-me, gand aon na ve graet dismegans outo.

Hag e tistròas an nao-ze da Lochlainn (1), bro ar Fomorach, da zisplega d'ar re-man an degouez penn-da-benn : penaos ez oa deut en Iwerzon eur paotr yaouank neuzietkaer, ha penaos ez oa bet lazet gantan an holl verourien nemeto.

Ma lavaras roue ar Fomorach :

— Paramantit ho listri hag ho pagou herrek, ha lakait boued ha died enno. It da Iwerzon d'en em ganna gantan. Trouc'hit outan e benn, ha stagit an enezenn ouz aros-ho listri. Ra zeuy an dour a zo en-dro d'ezi en he lec'h. Lakait anezi en hanternoz da Lochlainn. Gour eus an De Danann ne zeuy eno d'he c'herc'hat.

Hag i en o raok, war ar mor divent, war an islonk yen burzudus, heb ehan nag astal, betek porz Eas Dara. Eno e touarjont, e kornog bro Connacht, a voe gwastet ha freuzet ganto en he fez.

Edo Lug Hirvrec'h d'an ampoent gant roue Iwerzon e Teamair. Pa glevas ar c'helou ec'h aozas Moue-Dispar etre an noz hag an deiz.

— Ne ròin skoazell ebet d'it, eme roue Iwerzon. Ni n'hon eus ket o lazet.

Sevel a reas Lug war varc'h.

## II - TORFED BUGALE TUIREANN

O vont diouz Teamair e welas tri c'hadour armet hag harnezet mat. Unan eus ar gadourien-ze a oa Cian mab Cainte, e dad. Cu ha Ceitheann, breudeur Cian, an daou all.

— Perak out savet ken abred? emezo.

— Abeg am eus, eme Lug. Eman divròidi o paouez dont en Iwerzon, ha bro Connacht en he fez a zo bet gwastet ganto. Pe skoazell a rofec'h d'in ?

— Pellaat, emezo, peb a gant kadour diouzit en emgann.

— Eur mat a skoazell eo hennez, emezan. Hogen gwell e ve ganin ez afec'h da zastum strollad ar varc'heien hud en-dro d'in.

Skei a reas Cu ha Ceitheann etrezeg ar c'hreisteiz. Evit Cian, e kemeras penn e hent war-du an hanternoz. O tizout kompezenn Muirteimme e verzas tri c'hadour o vont drezi. Ha setu piou oant : tri mab Tuireann, Brian, Iucharba ha Iuchar.

Breman, etre tri mab Cainte ha tri mab Tuireann ez oa droukrans ha kasoni. Ma n'hellent ket degouezout en eil re gand ar re all heb en em ganna. Hag ar re oa ar grenva hepken a helle chom beo da c'houde.

— Ma ve va daou vreur aman, eme Cian, en em ganna a rafemp gant kalon. Pa n'emaint ket, gwell eo d'in kemer an tec'h.

Hag e welas eur bagad houc'hed tost d'ezan. Dre en em skei gand eur walennig hud e kemeras stumm unan anezo, hag e stagas da houc'hellat evel ar re all.

Neuze e komzas Brian, mab Tuireann.

— Breudeur, emezan, ha merzet hoc'h eus ar c'hadour edo bremaik o kerzout war ar gompezenn ?

— E verzet hon eus, emezo.

— Pe hent en deus kemeret ?

— Ne ouzon ket, emezo.

— Arabat d'eoc'h beza ken dievez, eme Brian, ha chom en amzer a vrezel war eur gompezenn hep sellout trowar-dro. En em skòet en deus gand eur walennig hud, ha kemeret stumm unan eus an houc'hed-hont. Eman breman o houc'hellat gand ar re all. Hag eur mignon d'imp n'eo ket.

— Sed eun darvoud fall, eme e zaou vreur. Unan eus an De Danann eo perc'henn an houc'hed. Ne dalvezfe d'imp da netra o laza holl, peogwir e c'hellfe an houc'h drouizel tec'hout en diwez.

— Ne dalvez d'eoc'h da netra, eme Brian, e gwirionez, beza bet kelennet e keoded ar c'helenna, pa n'oc'h ket evit diforc'h eul loen drouizel diouz eul loen natur.

Hag e skòas e zaou vreur gand eur walennig hud, ma 'z ejont da zaou levran herrek, o harzal ouz an houc'h drouizel gant kounnar.

Ma tec'has an houc'hed all dioustu. Evid an houc'h drouizel, edo o vont etrezeg eur bod, pa strinkas Brian e c'hoaf outan. Mont a reas dre greiz e vruched.

Hag an houc'h da youc'hal o lavarout :

— N'ez pije ket strinket da c'hoaf ouzin, m'ez pije va anavezet.

— Evel eun den e komzez, e feiz, eme Brian.

— Eun den oun e gwirionez, emezan. Cian mab Cainte ez oun. Ho pet truez ouzin, m'ho ped.

— Truez hor bezo, eme Iucharba ha Iuchar. Keuz hon eus d'ar pez a zo c'hoarvezet.

— Dre zoueed an aer, eme Brian, toui a ran, ma teufe ar vuhez seiz gwech ennout, he lemel a rafen seiz gwech diganit.

— Ma! eme Cian, ròit d'in eun aotre.

— Graimp, eme Brian.

— Va lezit da gemer va stumm kenta, emezan.

— Graimp. Aesoc'h em eus kavet meur a wech laza eun den eget eun houc'h.

Cian a gemeras e stumm den adarre, hag a lavaras :

— Ho pet truez ouzin breman.

— N'hor bezo ket! eme Brian.

— Ma! Touellet oc'h bet ganin, eme Cian. Ma vijen bet lazet em stumm houc'h, daspren eun houc'h ho pije dleet nemetken. Peogwir e vin lazet em stumm den, daspren eun den ho pezo da baea. Ha biskoaz n'eo bet lazet, ha ne vo biken, eun den a vo bet brasoc'h e zaspren eget va hini. Rak an armou ma vin lazet ganto a zezrevello d'am mab petra a zo bet graet d'in.

— N'eo ket gand armou e vi lazet, eme Brian, hogen gand ar mein a zo war c'horre an douar.

Hag e stagjont da strinka mein outan, ken kriz, ken garo, hag en eun doare ken spontus, ma ne chomas eus ar c'hadour nemet eur bernig dister a gig hag a eskern brevet. Hag ar bern-ze a lakajont en douar.

An douar, avat, a nac'has degemer an torfed. Hag e taolas ar c'horf maro war ar gorre.

Brian a lavaras ez oa ret e lakaat en douar adarre. Lakaet e voe en douar evid an eil gwech. An douar ne zegemeras ket anezan.

C'houec'h gwech diouz renk e lakaas bugale Tuireann ar c'horf maro en douar. Ha c'houec'h gwech an douar e zistaolas. Ar seizvet gwech, avat, an douar e viras.

Hag ez eas kuit bugale Tuireann.

## III - GLAC'HAR LUG HIRVREC'H

Evit Lug, goude beza trec'het ar Fomorach en eun emgann taer ha spontus, ez eas gand ar varc'heien hud d'al lec'h ma oa aet diouz e dad. Hag ac'hano d'al lec'h m'en doa kemeret heman stumm eun houc'h o verzout bugale Tuireann.

Hag e komzas an douar da Lug, o lavarout :

— Bras e voe enkadenn da dad, Lug, pa welas bugale

(1) Skandinavia.

Tuireann, ma rankas mont en houc'h. Hag e laza a rejont goude-ze en e stumm den.

Lug a zisplegas kement-se d'e ambrougerien, hag e kavas al lec'h m'edo e dad. Lakaat a reas kleuzia an douar, da welout penaos ez oa marvet. Pa voe tennet ar c'horf eus ar bez, e voe sellet outan : leun a c'houliou ez oa.

— Eur gwall dorfed, eme Lug, o deus graet bugale Tuireann.

Hag o pokat teir gwech d'e dad, e lavaras :

— Poan vras am eus en abeg d'an torfed-se. Ne glev ken va diskouarn, ha ne wel ket va daoulagad, ha n'eus ket eur waziénn a zo beo em c'halon, gand ar c'heuz am eus d'am zad. A Zoue a azeulan, emezan, enkrezet oun, o veza n'edon ket aman pa voe graet an torfed-se! Hag eur bras a dorfed e voe : muntrerez kar gand an De Danann. Pell o devo da c'houzanv evit se.

Hag e kanas ar ganenn-man :

— Da fin an dervez doare fall,
Du va dremm ha bras va c'halon !
Diskaret Cian e guriou kaer,
Poan ha preder en Iwerzon !
Brevet va galloud ha va nerz,
Bras 'vo daspren gwad ar merzer !
Redek ha kantren hir 'vo ret,
'Tro ar C'hornog, 'tro ar Reter !
Ra vezo kleuziet d'it da vez,
Tad, e-lec'h m'out bet dilezet !
Pell er glac'har ha pell er c'heuz,
Douar Iwerzon c'hlas 'vo beuzet !

Lakaet e voe Cian en douar a-nevez, ha savet ar maen-bez, warnan e ano skivet en ogam.

— Breman, eme Lug d'e ambrougerien, eomp da Teamair da gaout roue Iwerzon.

## IV - AN DASPREN

O veza tizet Teamair ez eas d'azeza el lec'h a enor, e-tal ar roue, a-us d'an holl. Hag o sellout tro-war-dro e welas bugale Tuireann. (Hag ez oa an tri-ze ar re genta e nerz hag e gouiziegez, e kened hag e ampartiz, eus an dud a oa eno.)

Neuze e c'houlennas Lug ma ve horjellet chadennou-evez al lez. Evel-se e voe graet. Edo an holl o selaou. Lug a lavaras :

— Davet piou eman trôet hoc'h evez breman, tud De Danann ?

— Davedout-te, e gwir, emezo.

— Ma! Petra a rafe peb unan ac'hanoc'h da dud o dije lazet e dad ?

Souez vras a gouezas neuze war an holl.

Roue Iwerzon a respontas :

— Ha lazet eo bet da dad ?

— Lazet eo bet, eme Lug, ha ne fazian ket. Hag aman e-barz an ti-man e welan e lazerien. Int a oar gwelloc'h egedoun penaos eo marvet.

Ma lavaras roue Iwerzon :

— N'eo ket en eun dervez e lazfen neb en dije lazet va zad. Eun ezel a ziframmfen dioutan bemdez, ken na varvfen, ma ve em dalc'h.

An holl bennou bras a gomzas evel ar roue, bugale Tuireann evel ar re all.

— Hen diskleria a reont, eme Lug, ar re o deus lazet va zad ! Paea a raint d'in an daspren! Gwir eo ne dorrin ket lezenn roue Iwerzon en e di. Na gredent ket, avat, mont er-maez, a-raok beza en em glevet ganin !

— Pa vije bet me va-unan am bije lazet da dad, reiz em bije kavet kaout da baea d'it an daspren, eme roue Iwerzon.

— D'imp-ni e lavar Lug kement-se, a lavaras bugale Tuireann etrezo. Anzavomp hon eus muntret e dad, eme Iuchar ha Iucharba.

— Piou 'oar, eme Brian, ha n'eman ket o klask hol lakaat da anzav ?

— Ma! eme e vreudeur, paea a raimp an daspren. Anzav breman a vouez uhel petra hon eus graet, peogwir ez out-te an hena.

— Hag e rin, eme Brian.

Hag e lavaras Brian mab Tuireann :

— D'imp e lavarez se, Lug. Ha koulskoude n'hon eus ket lazet da dad. Paea a raimp d'it an daspren evelato, evel m'hor bije graet an torfed.

— Mat eo, eme Lug. Setu aman an daspren a c'houlennan. Mar kav d'eoc'h ez eo re vras, ho pezo distaol warnan.

— Komz, emezo.

— Tri aval, eun houc'hken, eur goaf, daou varc'h hag eur c'harr, seiz penn-moc'h, eur c'holen ki, eur ber-rosta, ha teir garm war eur menez. Ha re vras eo an daspren-ze ?

— N'eo ket, eme Brian. Re vihan, ne lavaran ket. Hag eun dro gamm bennak ac'h eus c'hoant da c'hoari d'imp hep mar. Ne ve ket re, d'hor meno, rei d'it tri c'hant mil aval, kel lies a grec'hin moc'h, kant goaf, kant marc'h, kant penn-moc'h, kant ki, kant ber ha kant garm war eur menez.

— N'eo ket re vihan, eme Lug, an daspren am eus goulennet. Hag e rôan d'eoc'h an De Danann da ouestl e vezin leal en ho kenver da viken. Rôit d'in an hevelep gouestl.

Bugale Tuireann a rôas da Lur roue Iwerzon ha pennou bras an De Danann da ouestl.

— Breman e lavarin d'eoc'h dre ar munud petra eo an daspren.

— Klevout a reomp, emezo.

— Setu, eme Lug :

### AN TRI AVAL

— An tri aval am eus goulennet diganeoc'h a zo tri aval eus Liorz Isbernia, e reter ar bed. N'eus ket a avalou bravoc'h war an douar. Ken teo int ha penn eur bugel eur miz. Blaz ar mel a zo ganto, ha liou an aour. Ha ne vihanaont ket, ha debret e vefent da viken. Neb a zebr anezo n'en devo goude na poan na klenved. Neb a strink unan anezo a ra eun taol eus ar c'haera, hag e teu an aval en-dro en e zourn war-lerc'h se. Hag evidoc'h da veza kadarn, mibien Tuireann, ne gav ket d'in ez oc'h evit tapout an avalou-ze (ha n'eo ket eun druez!). Rak diwallet mat e vezont gand ar re ma 'z int ganto, a zo bet diouganet d'ezo e teufe tri marc'heg eus kornog Europa da glask laerez an avalou.

### AN HOUC'HKEN

— An houc'hken am eus goulennet diganeoc'h a zo kroc'hen houc'h Tuis, roue ar C'hres. Ha gantan e c'heller parea neb a zo bet mac'hagnet pe c'hloazet, ha war e dremenvan e ve, lakaet ne ve ket maro. Pa veze beo an houc'h-se, bep gwech ma treuze eur stêr, e teue an dour da veza gwin e-pad nao dervez. Ha bep gwech ma teue a-stok ouz eur gouli, e veze pareet ar gouli-ze. Ma lavaras drouized ar C'hresianed n'oa ket ar perziou burzudus-se gand an houc'h, hogen gand e groc'hen. Kignet e voe, ha miret o deus ar c'hroc'hen. Ne gredan ket kennebeut e vo aes e gaout, dre gaer pe dre heg.

### AR GOAF

— Ha gouzout a rit pe hini eo ar goaf am eus goulennet diganeoc'h ?

— Ne ouzomp ket, emezo.

— Ar goaf kontammet a zo gant Pisear, roue Persia. A bep seurd taoliou kaer a heller da ober gantan. Eur gaoter leun a zour a vez bepred en-dro d'ezan, da virout na ve losket gantan lez ar roue. Ha gwall denn e vo klask e gaout.

### AN DAOU VARC'H HAG AR C'HARR

— Ha gouzout a rit pe re eo an daou varc'h hag ar c'harr a garfen da gaout ?

— Ne ouzomp ket, emezo.

— Daou varc'h bras, burzudus Dobar, roue Sikilia, emezan. Henvel e vez d'ezo mor ha tir. N'eus kezeg ebet

krenvoc'h na herrekoc'h egeto. Kemer a helifent ó neuz hag o stumm kenta, hag i lazet, ma c'hellfed kavout o eskern hag o dastum holl a-gevret. Ha ne gav ket d'in e vo aes d'eoc'h o faka.

AR SEIZ PENN-MOC'H

— Evid ar seiz penn-moc'h am eus goulennet, gand Easal, roue ar Peuliou Aour, emaint. Memnoz c'heller o laza, ha beo e vint c'hoaz antronoz. Ne vo na droug na klenved gand an neb a zebr anezo.

AR C'HOLEN KI

— Ar c'holen ki am eus goulennet a zo gant roue Ioruaid, Failimis. Netra nemet ouz e welout e kouezfe d'an douar holl loened ar bed. Diaes bras e vo e dapout.

AR BER-ROSTA

— Ar ber-rosta a zo unan eus beriou maouezed Enez Fianchaire.

AN TEIR GARM WAR AR MENEZ

— Ha setu an teir garm am eus goulennet diganeoc'h ober war eur menez : teir garm war menez Miodchaoin, en hanternoz da vro Lochlainn. Arabat eo da Miodchaoin ha d'e vugale lezel unan bennak d'ober eur c'harm war o menez. Hag ouspenn, ganto eo bet desavet va zad. Ma teufenne da bardoni d'eoc'h muntrerez va zad, int da vihana n'her grafent ket. Lakaomp e c'hellot kas ho taol da benn betek neuze : en dro-man, c'houita a reot. Setu, eme Lug, an daspren am eus goulennet.

## V - DISPARTI BUGALE TUIREANN

Saouzanet ha dilavar e chomas bugale Tuireann o klevout se. Hag i da gaout o zad, ha da zisplega d'ezan an dra-ze penn-da-benn.

— Gwasat kelou! eme Tuireann. Hep mar ebet ne gavot nemet ar maro o klask an daspren-ze. Ma! Gwaz a se d'eoc'h! Ha koulskoude e c'hellfec'h dont a-benn eus ho kefridi ma plijfe gant Lug. It d'e gaout, ha goulennit digantan Moue-Dispar Manannan. Nac'h a ray, o lavarout n'hall ket presta eun dra a zo bet prestet d'ezan. Goulennit digantan neuze bag pilprennek Manannan. Houman ho pezo, rak ret eo d'ezan rei kement a c'houlenner digantan, goude beza diarbennet eur goulenn. Ha gwell e vo d'eoc'h kaout ar vag eget ar marc'h.

Mont a reas bugale Tuireann da gaout Lug Hirvrec'h. Ha neuze ober bervez ali o zad.

Pa zistrojont davet heman gand ar vag, e lavaras outo :

— An traou en deus goulennet Lug diganeoc'h, ezomm en deus anezo evid emgann Mag Tuiread. A gement a zegasot d'ezan, n'eus nemet eun dra a hall diouer : c'houi hoc'h-unan. Ha laouen e ve ma kouezfec'h en diwez.

Neuze e kimiadjont diouz o zad, a voe doaniet hag enkrezet bras goude-ze. Eitne, o c'hoar, a yeas beteg ar porz m'edo ar vag d'o ambroug.

Brian a yeas er vag, hag e lavaras :

— N'eus lec'h aman nemet evid eun den.

Hag e stagas da c'hrozmolat ouz ar vag.

— Aarabat d'it grozmolat ouz ar vag en doare-ze, va breur karet, eme Eitne. Fall eo an dra ac'h eus graet, laza tad Lug Hirvrec'h. Reiz eo e kouezfe pep droug warnout goude-ze.

Hag e kanas d'he breudeur ar ganenn-man :

— Eun dra fall hoc'h eus graet,
Kadourien hael ha taer,
Laza tad Lug Hirvrec'h.

Eilgeria a rejont :

— Eitne, n'hon tamall ket.
Mervel 'vo gwell ganimp
'Get beva gand ar vez.

Ma respontas outo :

— Klaskit er broiou pell
Inizi bras ar bed.
Em c'halon ez eus doan.

Hag ez eas an tri c'hadour mat-se er vag. Kent pell e steuzias aodou sklaer Iwerzon a-ziwar o gwel.

*(Da genderc'hel.)*

Diwar an iwerzoneg.

PEVAR SKOURR AR MABINOGI

# Branwen Merc'h Llyr

*(Diwez.)*

Ar bloavez goude, sede trouz bras dre ar vro diwar-benn an dismegans graet ouz Matholwch e Kembre, hag ar mestaol a c'houzanvas diwar goust e virc'hed. E vreudeur mager hag e gerent tosta a stagas d'e damall ha grons. Kement a reustl a savas en Iwerzon ma n'oa evit Matholwch peoc'h ebet da c'hortoz nemet kemm evit kemm a rofe. Sede penaos e voe lavaret ober : kas Branwen er-maez eus kambr ar roue, he redia d'ober ar gegin el lez ha lakaat ar c'higer, goude trouc'het gantan ar c'hig, da zont da zistaga ganti eur garvanad. Sed aze ar c'hastiz a voe lakaet warni.

— Ma! aotrou, eme e wizien ouz Matholwch, laka breman difenn war al listri, ar bigi, ar bagouigou (4) evit ma ne dafe den da Vro-Gembre. Ha kement a zeuy aman a Gembreiz, taol anezo en toull-bac'h ma ne dint en-dro, gand aon na ve gouezet kement-man.

Sed a voe graet, ha tri bloaz penn-da-benn e voe an traou evel-se. E-keit an amzer-ze, Branwen a vagas eun dred war lez he neo-doaz. Deski a eure d'ezan he yez, ha displega pe zoare den oa he breur. Degas a eure d'ezan eul lizer meneget ennan he foaniou, ha peger fall e veze graet outi. Ha hi ha staga al lizer ouz mellou diouaskell an evn, hag e gas war-du Kembre. Ha hen ha dont en enezenn-man. Kavout e eure Bendigeidvran e Kaer Seint en Arvon, a dalveze d'ezan da lez-varn er mare-ze. Hag e tiskennas war skoaz ar roue ha sevel e blu betek ma voe spurmantet al lizer hag anavezet ez oa-hen eul labous bet bouetet en eun ti. Ha neuze Bendigeidvran ha kemer al lizer da sellout outan. Pa voe lennet al lizer, doaniet e voe o klevout pe gastiz a oa war Vranwen, ha kregi a eure raktal da gas kannaded evit boda tud an enezenn a-bez. Gervel a eure davetan holl vrezelourien ar peder bro ha seiz-ugent, ha klemm e-unan en abeg d'ar c'hastiz a oa war e c'hoar, ha kuzul a rejont etrezo. Sed aman an ali a voe degemeret : argadi Iwerzon, ha lezel seiz den da renerien e Breiz-Veur, Caradawc mab Bran en o fenn ha marc'heien anezo o-seiz. En Edeirnon e voe lezet ar wazed-se; sede perak e voe graet an ano a Seiz Marc'heg eus ar gêr-ze. Bez' ez oa anezo Caradawc mab Bran, Eveidd Hir, Unic Glew Yscwydd, Iddic mab Anarawc Walltgrwn, Fodor mab Ervyll, Wlch Minasgwrn, Llassar mab Llayssar Llaesgygwydd, ha Pendaran Dyvet da vevel yaouank ganto. Ar seiz gwaz-se a

(4) Eur *corwg* a oa anezan eun doare bagig skanv savet gand aozilh golôet a ler.

vanas evel merourien 'la evesaat ouz an enezenn-man, ha Caradawc mab Bran da benna eaanother warno.

Bendigeidvran hag an armead hon eus lavaret a skôas war-du Iwerzon. N'edo ket bras an dour hag e kerzas dre uhelbazennou ar mor. N'oa eus heman neuze nemet diou aven ma raed anezo Lli hag Archan. Abaoe ez eo en em ledet ar mor, gounezet gantan tachenn war an douarou. Kerzet a reas Bendigeidvran, gantan war e gein kement a oa a sonerien, ha diraez aod Iwerzon.

Bugulien-voc'h Matholwch a oa war an tevenn oc'h ober war-dro o chatal. En abeg d'an arvest a weljont war an tonnou, sed i dont da gaout Matholwch.

— Aotrou, emezo, demat d'it.

— Doue da rei mad d'eoc'h, emezan, kelou 'zo ganeoc'h eta ?

— Aotrou, emezo, eur c'helou marzus a zo ganimp. Eur c'hoad hon eus gwelet war an tonnou e-lec'h na weljomp biskoaz gwezenn ebet.

— Sed aze eun dra eston, emezan. Ha n'hoc'h eus gwelet tra nemet hounnez ?

— Eo, gwelet hon eus, emezo, e-kichen ar c'hoad eur menez uhel hag a zeue war-raok. Eur pikern uhel war ar menez hag a bep tu d'ezan eul lenn : kement-se holl a zeue a-raok.

— Mat, emezan, n'eus nikun aman hag a oufe petra eo kement-se nemet Branwen a rafe. Goulennit outi.

Mont a reas kannaded betek Branwen.

— Itron, emezo, petra 'gredez-te eo kement-se ?

— Daoust ma ne doun ket itron, emezi, gouzout a ran petra eo an dra-ze : gwazed Enezenn an Dud Kadarn o treuzi ar mor goude klevet ganto va foaniou hag an dismegans graet ouzin.

— Petra eo ar c'hoad a weled war ar mor, emezo ?

— Gwerniou listri hag o deleziou, emezi.

— Ha petra eo ar menez a weled e-kichen al listri ?

— Bendigeidvran, va breur, eo ez oa, emezi, o tont dre an uhelbazennou. N'oa ket a lestr bras a-walc'h evitan.

— Petra oa ar pikern uhel hag al lenn a bep tu d'ezan?

— Hen eo, o sellout gant kounnar ouz an enezenn-man, hag e zaoulagad a bep tu d'e fri eo an diou lenn a bep tu d'ar pikern.

Bodet e voe neuze raktal holl vrezelourien Iwerzon hag ar pennou bras anezo, ha graet kuzul.

— Aotrou, eme e dudjentil ouz Matholwch, n'eus kuzul all ebet da resev nemet kila a-drenv al Llinon (eur ster en Iwerzon), lakaat eta al Llinon etre te ha hen, ha freuza ar pont a zo war ar ster. Mein-touch a zo er goueled anezi, ma n'hell na bag na lestr mont drezi.

Kila a rejont a-drenv a ster ha freuza ar pont.

Bendigeidvran a zeuas d'an aod, ha hen gand e listri war-du glann ar ster.

— Aotrou, eme e dudjentil, gouzout a rez galloud ar ster : n'hell den he zreuzi, ha pont ebet n'eus warni. Pehini eo da ali diwar-benn eur pont ?

— Nep hini, nemet « a zo penn bezet pont ». Me a vezo pont, emezan.

Neuze eo e voe lavaret evid ar wech kenta ar ger-ze, ha hizio c'hoaz e talvez da grennlavar.

Ha goude gourvezet gant Bendigeidvran a-dreuz d'ar ster e voe taolet klouedou warnan, hag an arme a dreuzas war e c'horre. E-keit ha ma save, sede kannaded Matholwch o tont d'e saludi gant gwella gourc'hemennou o roue, kar tost d'ezan, ha diskleria n'oa dellezek, e kement a oa diouz e youl, nemet a vad. Ha Matholwch, emezo, a ro rouantelez Iwerzon da Wern mab Matholwch, da niz, mab d'az c'hoar. Hen kinnig a ra d'ezan, a-c'houez d'it, da zic'haouadur evid ar gaou hag an heskinerez a zo bet graet ouz Branwen. D'it-te da rei breman, e-lec'h ma kari, pe aman, pe en Enez an Dud Kadarn, peadra da Vatholwch da veva.

— Ya, eme Vendigeidvran, mar ne c'hellan ket kemer ar rouantelez va-unan dre nerz, marteze e rin kuzul diwar-benn ho kefridi. Keit ha ma ne zeuy ket d'in eur c'hannadur all, avat, n'ho pezo diganin respont ebet.

— Mat! emezo, ar gwella respont hor bezo, e teuimp gantan davedout; gortoz eta hor c'hefridi.

— Hag e rin, emezan, hastit affo avat.

Ar gannaded ha kerzout ha dont betek Matholwch.

— Aotrou, emezo, steu eun eilgeriadenn hag a blijo gwell da Vendigeidvran. N'en deus graet van ebet ouz an hini hon eus kemennet d'ezan.

— Mat! tudou, eme Vatholwch, pe hini eo hoc'h ali-choui ?

— Aotrou, emezo, n'eus nemet unan : ne deo Bendigeidvran bet biskoaz dalc'het en eun ti. Sav eun ti diouz e renk hag a zalc'ho anezan gant tud Enez an Dud Kadarn en eil tu, ha te gant da arme en tu all. Laka da rouantelez dindan e veli ha gra gwazoniez d'ezan. En eskemm eus an enor sevel ti d'ezan, — biskoaz n'en deus bet unan da c'hellout mont e-barz, — hen a ray ar peoc'h ganit.

— Kannaded a zeuas gand ar gefridi-ze davet Bendigeidvran. Heman a reas kuzul hag aviz e voe degemerout kement-se; diwar aliou Branwen eo e c'hoarvezas an draman holl, aon ma oa enni na ve dismantret eur vro hag a oa d'ezi.

Sevenet e voe ar feur hag an ti savet bras ha kaer. Sede ma reas ar C'houezeled eun taol-gwidre : lakaat eur balir eus an daou du d'ar c'hant peul a oa en ti, ha lakaat eur sac'h ler war bep balir, eur gour armet e pep sac'h. Hag Efnyssyen ha dont e-barz a-raok strollad Enez an Dud Kadarn, ha hen ha teurel sellou kounnaret ha didrugar dre an ti, ma spurmantas ar seier ler a oa a-hed ar postou.

— Petra 'zo er sac'h-man? emezan ouz eur Gouezel.

— Bleud, va ene, emezan.

Sede ma stokas outan betek kavout ar penn, ha gwaska warnan ken na glevas e vizied oc'h en em steki er mel a-dreuz d'an askourn. Ha hen ha lezel hennez, ha lakaat e zourn war unan all en eur c'houlenn :

— Petra 'zo aman ?

— Bleud, eme ar Gouezel.

Ober a eure an hevelep c'hoari gant peb unan eus ar seier, kement ma ne lezas gour beo eus an daou c'hant gwaz nemet unan. Ha hen ha dont betek heman, ha goulenn :

— Petra 'zo aman ?

— Bleud, va ene, eme ar Gouezel.

Steki a eure outan betek ma kavas ar penn, hag evel m'en doa gwasket pennou ar re all, gwaska penn heman. Merzout a reas armou war benn heman; ne deas ket kuit dioutan, a-raok ma voe lazet, ha neuze e kanas an *englyn* (5) :

> « Bez' ez eus er sac'h-man eun doare bleud,
> Kadourien eskuit diskennet d'ar gad,
> A-raog ar gadourien kad prientet. »

Goude e teuas ar strolladou en ti : tud Iwerzon en eil tu, ha re Enez an Dud Kadarn en tu all. Kerkent ha ma voent azezet e voe unvaniez etrezo, hag ar rouelez a voe aotreet da vab Matholwch. Eur wech graet ar peoc'h e c'halvas Bendigeidvran ar mab davetan, ha beteg ennan e teuas heman, ken karantezus ha tra.

— Perak, eme neuze Efnyssyen, ne zeu ket va niz, mab va c'hoar, beteg ennoun? Ha pa ne vije ket roue Iwerzon e ve da ganin ober karanteziou d'ezan.

— Aet ez laouen, eme Vendigeidvran.

Hag ar mab ha mont davetan ez laouen.

— Doue a zo test, eme Efnyssyen outan e-unan, n'eman ket an dud e gortoz eus an drouklaz emaoun o vont d'ober.

Sevel a eure, kemer ar mab war-bouez e dreid, ha, hep marc'hata na beza tapet krog ennan gant den en ti, e stlapas ar mab war e benn en tantad. Ha pa welas Branwen he mab o leski en tan, e klaskas lammet e-barz, eus al lec'h ma oa azezet ennan etre an daou vreur. Ha Bendigeidvran ha kregi enni gand e eil dourn, hag en e skoed gand e zourn all. Neuze peb unan dre an ti a savas, ha sede gwasa

(5) *Englyn*, doare barzoneg berr ma kaver meur a skouer anezan er Mabinogion.

meskadeg a voe biskoaz gant tud eun hevelep ti, peb unan o tapout krog en e armou. Neuze en e lavaras Mordwydd Tyllion : « Gwern gwyngwch viwch Vordwydd Tyllion (6) ». Ha peb unan da vont d'e armou, ha Bendigeidvran da virout Branwen etre e skoed hag e skoaz.

Neuze e krogas ar C'houezeled da enaoui tan dindan ar gaoter azginivelez, ha goude e voe taolet ar c'horfou maro er gaoter, betek ma voe leun, hag antronoz ar beure, sevel a rejont ac'han, anezo kadourien koulz ha kent, nemet n'hellent ket komz. Pa welas Efnyssyen korfou tud Enez an Dud Kadarn en hevelep lec'h, heb advuhez evito, e lavaras outan e-unan :

— A Doue, emezan, gwa me o veza ma 'z oun kiriek da wazed Enez an Dud Kadarn da veza drastet evel-hen. Mez warnoun, nemet klask a rafen an tu d'o zenna alese.

Ha hen ha gourvez e-touez korfou ar C'houezeled, ha daou C'houezel diarc'hen dont d'ezan hag e deurel er gaoter evel unan anezo. En em stenna a eure Efnyssyen er gaoter ken na darzas houman e pevar zamm, ha ma rannas e galon. Diwar gement-se eo e teuas da wazed Enez an Dud Kadarn an holl verz o devoe, ha sed a voe hepken anezan : seiz den a dec'has, ha Bendigeidvran a voe tizet en eun troad gand eur goaf kontammet.

Ar seiz den a dec'has a oa Pryderi, Manawyddan, Glivieu Eil Taran, Taliesin, Ynawc, Grudyeu mab Muryel, Heilyn mab Gwyn Hen.

Bendigeidvran a c'hourc'hemennas trouc'ha e benn dioutan.

Ha kemerit ar penn, emezan, ha dougit-hen betek Gwynvryn (7) e Llundein, hag eno douarit-hen, an dremm anezan war-du Bro-C'hall. Pell amzer e viot en hent; en Harddlech ho pezo seiz vloaz da chom ouz taol, gand evned Rhiannon o kana d'eoc'h. Ar penn a vo ken c'houek d'eoc'h an darempred anezan ha ma 'z eo bet biskoaz en amzer ma 'z oa war va diouskoaz. E Gwales e Penvro e viot pevar ugent vloaz. Ken na zigorot an nor a sell ouz Aber Henvelen war-du Kernew e c'hellot chom eno, hag ar penn ganeoc'h divrein. Adal m'ho pezo digoret an nor, avat, n'hellot ket menel pelloc'h. Kerzit da Llundein evit douara ar penn. Treuzit war-eeun dirazoc'h.

Trouc'het e voe neuze e benn dioutan, ha treuzi a rejont, ar penn ganto, o-seiz ha Branwen eizvet. En Aber Alaw, e Talebolyon, e teujont d'an aod, hag i da azeza eno ha da ziskuiza. Branwen a droas neuze he daoulagad war-du Iwerzon hag ouz Enez an Dud Kadarn, war ar pez a wele anezo.

A Doue ar mab, emezi, gwa va ganedigez! Diou gaer a enezenn a zo bet gwastet en abeg d'in.

Ha hi goude ha leuskel eun huanadenn bounner, hag he c'halon a rannas en he c'hreiz. Eur bez karrezek a voe toullet d'ezi, ha douaret e voe ennan war c'hlann an Alaw.

Goude-ze, kerzout a reas ar seiz gwaz war-du Harddlech, ar penn ganto. E-pad m'edont en hent, sed eur bagad tud o tegouezout ganto.

Kelou a zo ganeoc'h-hu? eme Vanawyddan.

N'eus kelou all ebet, emezo, nemet en deus Caswallawn, mab Beli, aloubet Enez an Dud Kadarn, hag ez eo roue kurunennek e Llundein.

Ha petra a zo c'hoarvezet, emezo, gant Caradawc mab Bran, hag ar seiz den a zo bet lezet kevret gantan en enezenn-man ?

— Caswallawn a yeas d'ezo hag a lazas ar c'houec'h den; ranna a reas anezi hec'h-unan kalon Caradawc o welout ar c'hleze o skei e wazed hep gouzout d'ezo piou a skoe ganto. Caswallawn eo a rae, gwisket gantan eul linsel-hud, ma ne wele nikun anezan o laza ar wazed, nemet ar c'hleze. Ne felle ket da Gaswallawn laza Caradawc : niz d'ezan, mab e genderv, oa heman. An trede den a voe ma rannas e galon gand ar c'hlac'har. Penderan Dyvet, hag a oa mevel yaouank gand ar seiz den, a zo tec'het en eur c'hoad, emezo.

Mont a rejont betek Harddlech, hag i ha staga d'ober eno o annez; dastumet e voe pourvezioù boued ha died, hag e krogjont da zebri ha da eva.

Sede ma teuas tri evn; en em ren a rejont da gana d'ezo eur c'han : kement hini o doa klevet betek neuze oa dizudi e-skoaz heman. O gwelout a raent pell ahont a-us d'an tonnou, ker fraez avat o gwelent evel pa vijent bet en o c'hichen. Hag adal neuze seiz vloavezied e voent ouz taol. E dibenn ar seizvet e kemerjont penn an hent war-du Gwales e Penvro. Bez' ez oa eno evito eul lec'h brao, roueel a-us d'an tonnou, gand eur sal vras ma 'z ejont enni. Hag i ha gwelout diou zor digor, an drede avat, hag a selle war-du Kernew, a oa serr.

— Sed ahont, eme Vanawyddan, an nor na dleomp-ni he digeri.

Tremen a rejont an noz-se eno er builhentez hag el laouenedigez. A gement en doa gwelet o daoulagad, ha gouzanvet o-unan, ne zeuas koun d'ezo a netra, nag a gement-se, nag a c'hlac'har ebet. Ar pevar-ugent vloaz a dremenjont eno e doare ma ne kavas d'ezo beza bevet gwelloc'h na plijusoc'h amzer biskoaz en o buhez. N'oant ket skuisoc'h eget pan oant deut el lec'h, ha kement all n'oa ket d'an eil anat an amzer ma vevas egile eno. N'oant ket kennebeut all skuisoc'h o veva gand ar penn eget ma vije bet Bendigeidvran e-unan o veva ganto. En abeg d'ar pevar-ugent vloaz e voe anvet an amzer-se Herberc'herez ar Penn Enorus, — Herberc'herez Branwen ha Matholwch eo an amzer tremenet en Iwerzon.

Sed aman a reas eun deiz Heilyn mab Gwyn :

— Mez war va baro, emezan, nemet digeri a rafen an nor da c'houzout ha gwir eo kement a leverer diwar-benn se!

Digeri an nor a eure ha sellout war-du Kernew hag Aber Henvelen. Hag adal m'en doe sellet, ker splann ha biskoaz ec'h advevas en o spered koun eus niver ar c'hollou o doa graet, niver ar gerent hag ar genel led o doa kollet, ha kement droug o doa gouzanvet, evel pa ve kement-se holl c'hoarvezet ganto er c'hentiz-se end-eeun, ha dreist-holl dont a reas d'ezo da goun koll o Aotrou. Adal neuze ne voe evito peoc'h ebet kent na guitajont gand ar penn etrezek Llundein. Pegeit bennak ma voent en hent beteg eno e teujont, ha douaret e voe ganto ar penn e Gwynvryn.

Houman a voe anezi, pa voe graet, an drede gwella kuziadell, ha, pa voe kavet, an drede gwall gavadenn: rak n'helle dont en enezenn-man gwalenn ebet keit ha ma vije ar penn er c'huz-ze. Sed aze a lavar a c'hoarvezas an danevell war o fenn : « Ar wazed a dec'has diouz Iwerzon » eo-hi.

En Iwerzon den ne vanas e buhez nemet pemp gwreg brazez en eur voageo e kreiz ar gouelec'h. Ar pemp gwreg-se, d'an hevelep koulz, a c'hanas pemp mab, hag o savas betek ma voe anezo vaouankizou bras, ma kouezas o sonj war ar merc'hed, ma teuas enno c'hoant anezo. Kousket a reas neuze peb unan dourn-ouz-dourn gant mamm egile ha gouarn ar vro hag he fobla hag he ranna etrezo o-femp. Diwar al lodennerez-se eo e teu hizio ano pemp rann Iwerzon (8). Evezia piz a rejont dre ar vro el lec'hiou m'oa bet enno an aervaou, ha kaout a rejont arc'hant hag aour kement ma 'z ejont da binvidien.

Ha sede penaos e tibenn ar skourr-man eus ar Mabinogi, diwar-benn abeg palvad Branwen, hag a voe anezan trede gwall balvad an enezenn-man; herberc'hidigez Bran, pa eas armead ar c'hant hanter-kant bro evit kastiza ar palvad roet da Vranwen; ar pred seiz bloaz en Harddlech, ha kan evned Rhiannon; ha Banvez pevar-ugent vloaz ar Penn Enorus.

Troet diwar ar c'hembraeg gant

ABEOZEN.

---

(6) En e drodigez c'hallek, ne ro an Ao. Loth troidigez ebet eus ar frazenn-ze ; evel ne welan ket e ve abeg a-walc'h da zegemer troidigez an Itron Guest, e lezan ar geriou e kembraeg, o veza n'em eus kavet ster fraez ebet d'ezo.

(7) *Gwynvryn* (Gwenvrel, « ar grec'hienn wenn »); hervez an Itron Guest e ve ano koz Tour London.

(8) Iwerzon a zo bet gwechall rannet e pemp bro : Midhe, Connachta, Ulaidh, Laighin ha Mumha.

# Marc'hadour Venezia

PEZ-C'HOARI

(*Kendalc'h*)

## Kevrenn II

ARVEST I. — *Belmont. Eur gambr e ti Portia. Trompilhou o seni.*— PRINS MAROKKO *hag e ambrougerien,* PORTIA, NERISSA *ha tud all eus an ti a zeu e-barz.*

PRINS MAROKKO. — Ha d'eoc'h, itron. Arabat eo d'eoc'h, me ho ped, barn ac'hanoun a-raok beza va selaouet. Evid ar gwel kenta, c'houi 'gavo marteze eun abeg bras ennoun, ablamour d'al liou-ze. An heol a zo tommder gantan en hor bro-ni, hag a laka an den buan da veleni. Mes daoust da se, klaskit e kement bro a zo, da c'hoût ha c'houi 'gavo eun den hag a vezo rusoc'h, krenvoc'h, yac'hoc'h e wad, eget n'eo ruz va hini-me, eget n'eo krenv, yac'h ha nerzus. Pe 'vo gwenn eveldoc'h, pe eveldoun melen, n'eus forz a se : n'eo ket al liou a ra an den. Hag en desped d'al liou a zoug, — eul liou dinoaz, — an den a welit dirazoc'h a zo eur gwaz. Ar re vat en e vro o deus bet e zoujet, hag ar c'hoanta merc'hed o deus bet e garet, hag evit netra all ebet ne garfe trok al liou en deus, nemet 'vit gallout kaout eur pok diganeoc'h, ha gounit ho kalon da viken.

PORTIA. — Va bennoz d'eoc'h, aotrou. E gwirionez, an den, mar d'eo eeun e galon, ne dle kaout er bed-man aon ebet oc'h en em ziskouez evel m'eman. A drugarez Doue, me n'oun ket evel darn, hag a zo prest dioustu da garout pe da varn diouz eur gwel. Nann, me 'gar kemerout va amzer. Mes c'houi 'zo mall ganeoc'h, moarvat, klevout eur ger hag ho tinec'ho eun tammig, na petra 'ta. 'Vit kement-se ez oc'h deut aman, n'eo ket 'ta? Plijet eta neuze klevout ganin dioustu n'eus hini 'bet gwelloc'h deuet egedoc'h-hu, eus ar re a zo bet beteg-hen. Mes, siouaz d'in, ha siouaz d'eoc'h, — eun dra 'zo difennet ouzin : e-barz em c'hreiz, va c'halon 'zo bet chadennet gant va zad, en dervez m'en deus bet kemennet ar pez en deus, ar pez a ouzoc'h hoc'h-unan: rak her c'hlevet hoc'h eus ?

PRINS MAROKKO. Ya, her gouzout a ran. Mes ho komzou ken c'houek, 'maoun o paouez klevout, a ro d'in nerz a-walc'h ha fizians da c'hallout, etre an teir boestig, ober eun dilenn mat. Rak-se 'ta, va c'hasit beteg enno timat. Dre ar c'hleze dir a zougan aze, kleze hag a welit ruzgwad gant gwad an Durked-se, a zisklerias d'am bro eur brezel didruez, evit beza kavet din eus ho karantez, me 'gavfe 'n nerz da stourm ouz ar re varreka. Ma c'houlennfec'h ouzin zoken mont da sanka va c'hontell e gouzoug an arzez hec'h-unan, ha laerez diganti he zorrad re vihan evid o degas d'eoc'h, me her grafe dioustu. 'Vit beza kavet din, avat, ac'hanoc'h-hu, ne dalv netra, siouaz, beza krenv ha dispont. An distera c'houitouz a c'hell kenkoulz respont d'ho kalvadenn hag ar gwella den 'voe biskoaz. Pegen fentus gwelout Herkules ha Likhas o tenna bizig gleb 'vit gout piou ar gwella, ha gwelout an 'ni mat trec'het gand ar falla! Ha koulskoude, eur seurd c'hoari ez an d'ober. Eun taol dichans, ha marteze a-benn emberr, uhéloc'h egedoun va floc'h a vo savet !

PORTIA. Evel-se eman kont. Rak-se, ma 'z oc'h mennet d'ober eur choaz, diskouez 'rin d'eoc'h an teir boestig.

PRINS MAROKKO. — Mennet oun d'hen ober. Eürus pe reuzeudik da viken? Hep dale e c'hellin her gouzout !

ARVEST II. - *Eur gambr e ti* SHYLOCK.

JESSICA *a zeu e-barz.*

SHYLOCK *(er-maez, goude beza skôet diou wech war dor e di).* - Jessica! Jessica!... Pegen nebeut damant he deus d'he zad, p'hen lez keit all e toull an nor! Jessica! Jessica! Diskenn 'ta ha digor !

JESSICA *(o tigeri).* — C'houi eo, va zad ?

SHYLOCK. — Selaou ganin : da di 'n noter e rankan mont dioustu. Eno 'm eus eun afer ha na c'hell ket gedal. Moarvat e vezo noz a-benn ma c'hellin dont en-dro... Dalc'h an nor kloz. Arabat e teufe den en ti! Hag ouspenn, arabat e ve d'it mont e kêr da bourmen. Ha ma teufe beteg ennout ar c'han hudur a gan ar. Gristenien evid o gouel, bez fur, ha na selaou ket anezan.

JESSICA. — Ya, ya, va zad.

SHYLOCK *a ya kuit.*

JESSICA. — Ar gourc'hemennou-ze a zeu re ziwezat! Chom hep loc'h eus an ti ha derc'hel an nor kloz! Chom hep selaou muzik ar Gristenien fenoz! Chom hep kemerout perz 'er gouel kaer a lidont! Ma ne da ket va c'horf, va c'halon a rank mont! Jessica a zo bet eur Yuzevez gwechall. Mes Jessica hizio he deus eur gredenn all. Doue ar gristenien eo he Doue breman. Ha penaos e c'hellin chom pelloc'h en ti-man a zo deut da veza eun ifern evidoun ?

LAUNCELOT *a zeu e-barz.*

LAUNCELOT. — Kenavo, Jessica !

JESSICA. — Kuit ec'h ez, va mignon ?

LAUNCELOT. — A-frapadou marc'h kannet a dorr e gabestr. Ar pez a c'hell mevel gouzanv e ti e vestr am eus-me gouzanvet aman.

JESSICA. — Ya da, siouaz! Mes perak mont ken trumm? Chom eur pennad all c'hoaz !

LAUNCELOT. — Ablamour d'eoc'h hepken oun bet chomet keit-man. Mes va gwalc'h am eus bet !

JESSICA. — Petra rin-me breman, pa n'ez kavin mui em c'hichen d'am skoazia? Pa vo nec'h em c'halon, piou 'zeuy d'he divec'hia? Ma! sed eun dukad evidout... Hep kenavo...

LAUNCELOT *(outan e-unan).* — A-benn nemeur ac'han ni a en em gavo. *(Da* JESSICA.) Kenavo, Jessica !

JESSICA *(o sellout ouz* LAUNCELOT *o vont kuit).* — Doue, na diaes eo en em ober kristen pa vezer bet yuzeo! Ha mont betek ruzia eus ar gerent! Mes nann, ne chomin ket a-sav e-kreiz va hent! *(O c'hervel.)* Launcelot, eur ger all' (LAUNCELOT *a zeu etrezeg enni.)* Red beteg an iliz. Hag arabat eo d'it beza pell. Red gant tiz. Kaout a ri Lorenzo e-mesk ar Gristenien, kazi sur o kana damdost d'ar veleien. Lavar d'ezan diskenn raktal betek va zi, evit dont d'am c'herc'hat da gas da vadezi. *(Outi hec'h-unan.)* Hag eur wech badezet gouzout a ran, moarvat, n'am bo netra da goll o veza chenchet tad !

ARVEST III. *Eur gambr e ti* PORTIA.

*Trompilhou o seni.* PORTIA, PRINS MAROKKO, *hag o ambrougerien a zeu e-barz. Eur ouel a zo tennet, o tiskouez ar teir boestig war eun daol.*

PRINS MAROKKO *(o tostaat ouz an teir boestig).* — An eil goude eben, ret eo d'in o gwelout. Setu ar genta anezo. En aour eman, ha warni e welan skrivet ar c'homzou-man : « *Drezoun ez po ar pez ez eus kalz o c'hoantaat* ». Hag an eil? Gwelomp 'ta petra 'ginnig a vad! Kaer eo ivez, en arc'hant yac'h eo kizellet, ha komzou c'houek, ouspenn, a zo warni moulet : « *An neb am dilenno en do 'r pez a*

*dalvez* ». An drede, am eus aon, n'eo ket kenkoulz danvez. Ne lugern ket kement. E ploum e rank beza. Pout eo, ha gerioù kalet a lez da goueza : « *A-raok va c'haout, riskl da genta ar pez ac'h eus* ». (*He zeurel a ra dioutan.*) Ya, ha pa vo risklet, ne gavor nemet keuz! Mes penaos e ouezin am eus dibabet mat ?

PORTIA. — Setu : va skeudenn 'zo bet kuzet gant va zad en unan anezo. Ma tibabit hounnez, setu me da viken ho kwreg hag ho mestrez.

PRINS MAROKKO. — Doue da ren va dourn, neuze. Ha da genta, ret eo poueza pep tra gand evez. Gwelomp 'ta petra c'hourdrouz ha petra bromet pep hini. Hag evit bezn gwelloc'h, greomp d'ezo seni. (*Skei a ra warno.*) « *A-raok va c'haout, riskl da genta ar pez ac'h eus.* » Riskla eo a lavar, n'eo ket ober an neuz. Riskla pep tra... Riskla evid eun tamm ploum lous? Nann, nann, ne blij ket d'in tamm ebet da c'hourdrouz. A-raok riskla, me 'rank gwelout petra c'hellan da c'hounit dre va riskladenn. 'Met pa welan n'eus nemet ploum a-wel, perak sonjal hiroc'h? (*Teurel a ra anezi dioutan.*) Ar pez a bromet eben all a zo gwelloc'h : « *An neb am dilenno en do 'r pez a dalvez.* » Selaou 'c'heller eur bromesa evel hounnez! Aze, avat, ez eus eun dra bennak da gaout! (*Outan e-unan.*) Kement hag a dalvez! Kaout a ra d'it, 'ket 'ta, e talvezez bemdez kement hag ar c'henta? Mes ha talvout a rez keit hag an dimezell? Setu-hi dirazout aze. Ma! gra eur sell, ha gwel!... Kement hag a dalvez!... Petra 'dalv-hi? Ha gwelloc'h eo he gwad eget n'eo va hini? Ha brasoc'h he danvez ha kaeroc'h he c'hened eget va danvez-me ha va c'hened? N'eo ket. Ha dreist-holl ne 'm c'har ket muioc'h 'get m'he c'haran! Ya, 'n eur he c'haout em bo ar pez a dalvezan, daoust ha ma tibabfen houman?... Ha kouls koude, bezomp dihun, gand aon na 'm bije keuz goude. Gwelomp an diweza, a-raok dilenn da vat : « *Drezoun ez po ar pez ez eus kalz o c'hoantaat.* » Piou ne c'hoantafe kaout eun hevelep maouez? Eus kement korn a zo e tered hep paouez, prinsed ha noblansou d'he goulenn. Ar mor bras a vez treuzet zoken evit dont. Eus Damas e teuer, eus Bro-Saoz zoken 'z eus tud o tont. Pep hent anavezet a sach tud da Velmont. En unan anezo eo kuzet he skeudenn. E pehini? En hini bloum? Eur berlezenn ne vo kuzet biken e danvez ken dister. Ha n'eo ket en arc'hant kennebeut e c'heller he c'huzat. Aour hepken a zo prizius a-walc'h. Ya, en houman hepken e c'hellan kaout va gwalc'h. Rak-se, degasit d'in an alc'houez diouti. (*He digeri a ra.*) O malloz an ifern! Petra gavan enni! Eur penn maro, gand eur skrid e poull e lagad. (*O tenna eus ar voest eun tamm paper.*) Gwelomp hag hen 'lavar eun dra bennak a vat :

« Meur a dro hoc'h eus, n'eo ket 'ta,
Klevet lavarout kement-ma :
Kement a weler o lintra
N'eo ket aour, na petra 'ta,
Hag e strad ar beziou kaera
E kaver prenved da vresa.
Ma vijec'h bet furoc'h, eta,
Ha m'ho pije pouezet pep tra,
Ne vec'h ket aet d'am dibaba.
Rak-se, kenavo ar c'henta ! »

Ya, kenavo! Deomp da c'houzout ha kaout a rin e va bro eur plac'h all truezusoc'h ouzin !

*Mont a ra kuit gand e ambrougerien. Trompilhou o seni adarre.*

PORTIA. — Ma oufes, Nerissa, nag a aon am eus bet! Gand an holl baotred du ra vezin dibabet en doare-ze! Breman, lez war an teir boestig ar pallenn da goueza.

NERISSA. — Petra vern? Bremaik ar Prins a Arragon a vo erru d'e dro. Aze 'man, o c'hedal dont e-barz.

PORTIA. — Ra zeuio !

*Trompilhou o seni.* PRINS ARRAGON *a zeu e-barz gand e ambrougerien.*

PRINS ARRAGON. — Bennoz d'an holl aman !

PORTIA. — Ha d'eoc'h ivez bennoz, ha chans da c'helloud dont a-benn eus ho menoz. Anaout a rit, aotrou, ar pez 'zo divizet etre va zad ha me. Setu an tri c'hased.

PRINS ARRAGON. — Ya, a-raok dont e-barz em eus ranket toui daou dra, ha mennet oun d'o seveni. Dre 'r c'henta e rankan chom hep diskulia da zen pe seurd boest am bezo dibabet. Dre eben e rankan, ma tegouez ganin dibaba fall, chom hep lakaat va zreid en ti-man eur wech all.

PORTIA. — Kement a zeu a rank toui an daou dra-ze. Breman, mar plij ganeoc'h choaz, setu aze.

PRINS ARRAGON (*o sellout ouz ar boestou*). — Unan anezo 'zeur a dalv ar bed a-bez. O, ma oufen p'hini !

PORTIA. — Dibabit gand evez !

PRINS ARRAGON. — Teurel evez n'eo ket a-walc'h evit dilenn. Eun tamm anaoudegez a ranker kaout ouspenn. Evit gand ar genta, n'eus ket da chom nec'het e danvez ken dister petra 'vefe kuzet? (*O lenn.*) « *A-raok va c'haout, riskl da genta ar pez ac'h eus.* » Danvez dister... gerioù kalet... ha trouz ar c'hleuz... (*He zeurel a ra dioutan.*) Eun trouz all a rao a-raok m'he dibabin! Perak sellout ouz ploum, e-keit ha ma welin aour em c'hichen? (*Kregi a ra er voest aour.*) Houman 'deus kaeroc'h taol-lagad : « *Drezoun ez po ar pez ez eus kalz o c'hoantaat.* » Ar pez ez eus kalz o c'hoantaat? Ya da, an holl, koulz lavaret, o deus c'hoantegeziou drol! Mall bras eo ganto kaout ar pez a blij d'ezo. A daol lagad eo e varnont. An dud-se 'zo evel ar martr, a ra e neiz ouz ar voger, er prenestr kenta 'gav, hep sonjal e c'heller e zifoupa d'ezo, a-raok ma vo echu, hep kemerout amzer da sellout a-bep tu, ha gwelout ha n'eus ket eun c'hlaed all kaeroc'h. Nann, me ne fell ket d'in dibaba evel dibaba... [illegible] Gwelomp 'ta petra' lavar eben. Arc'hant va c'h eo [illegible] a ra, ha pa 've ken. « *An neb am dilenno en do 'r pez a dalvez.* » Setu aze da vihana komzou [illegible] pe [illegible] eta, piou a dlefe beza savet dreist ar re all, ma [illegible] ket hen dellezet ? O, ma vefe pep tra e lec'h [illegible] Ma ne zenfe roue na prins da azeza war eun tron [illegible] ket evel en o aviz! Ma chomfe pep den en e reas, [illegible] c'hiz da vann pep den hervez an oberou a ra, nag a [illegible] c'hargou a helifed diskara! Nag a bet 'zo izel, ha [illegible] vefe savet! Nag a bet 'zo meulet, hag a vefe krouget! Enor ha neutieudi d'an den evel ma tal'! Eno 'man 'n dalc'h! Rak-se, degasit d'in taklat an alc'houez diouz eur voest ha n'hellan kaout enni nemet eun dra : va eurusted hag ho hini !

PORTIA (*outi hec'h-unan*). — Va hini me, va da! ho hini n'ouzon ket! N'eo ket ar memes tra! (*D'ar prins, a zo o paouez digeri ar voest.*) Perak oc'h sebezet ?

PRINS ARRAGON. — Na skeudenn divalo! ha pegen disheñvel diouz an hini 'c'heden! Penn eun hinkin diboell! « *An neb am dilenno en do 'r pez a dalvez !* » Neuze ne dalven ket hiroc'h eget hennez ?

PORTIA. — Dibaba 'zo eun dra, dibab ervat eun all.

PRINS ARRAGON. — Evidoun-me, asur, em eus dibabet fall. Gwelomp 'ta petra 'zo skrivet war ar paper :

« Seiz gwech en tan oun bet teuzet.
Ha te a dlefe beza bet
Pouezet seiz gwech en da spered,
A-raok beza va dibabet.
Kaout a ra d'it an eurusted
A ya da guz en eur c'hased
Ablamour ma 'z eo arc'hantet ?
N'eus nemet an dud berrwelet
Hag a vefe ken brao paket.
Eun hinkin kaer ac'h eus kavet.
Deus ganin eta da gousket,
Rak gant hini all ne ri ket. »

Ne dalv mui d'in chom aman da goll va amzer. N'em boa nemet eur penn diboell da zont ganen : da vont en-dro em bezo daou.

*Mont a ra er-maez.*

PORTIA. — Ar gelienenn a ya ouz ar goulou da rosta hec'h

askell. Evel-se e c'hoarvez gand ar pennou diboell. Heman da vihana en deus bet ar furnez da chom heb ober ac'hanoun eur verzerez.

NERISSA. — Krennlavariou re goz n'int ket atao gevier : 'vit dimezi ha mont ouz ar groug e ranker serri an daoulagad.

PORTIA. — Arabat eo farsal. (*O tiskouez ar boestou.*) Lez ar pallenn da goueza warno eur wech all. Ha pegeit c'hoaz, siouaz, e pado va enkrez? (*Eur plac'h a zeu e-barz.*) Erru eur c'helou all. (*D'ar plac'h.*) Petra 'zo ?

AR PLAC'H. — Va mestrez, eun den yaouank a zo o paouez degouezout. War a lavar, eo bet degaset da c'houzout hag e vestr a hello beza degemeret. Sevenoc'h egetan biskoaz ne voe gwelet. Ar wennili genta a weler dre aman o tont da lavarout eman erru an hanv n'eo ket tamm laouenoc'h ha sederoc'h kannad eget heman.

PORTIA. — A-walc'h! paouez 'vid eur pennad. Daoust ha kar tost eo d'it, m'e veulez e-giz-se ?

NERISSA. — Hag eus pe vro e teu ?

AR PLAC'H. — Eus Veniz, me 'gredfe, diouz an doare 'na oa gwisket.

NERISSA. — Hag e ano ?

AR PLAC'H. — N'en deus ket lavaret. E vestr eo Bassanio.

NERISSA. — Bassanio! o Portia! pebez eurvad ma teufe da zilenn, ha ma tilennfe mat !

DIWEZ AN EIL KEVRENN.

(*Da genderc'hel.*)

William SHAKESPEARE.

Lakaet e brezoneg gant J.-L. Emily.



# An Aotrou Bimbochet e Breiz

(*Kendalc'h*)

## XI

M'em bije bet muioc'h a amzer, em bije displeget pelloc'h dre ar munud kement a voe lavaret er c'harr-dre-dan goude Montroulez. Mall eo ganin, avat, dezrevell petra a c'hoarvezas e Lesneven, nebeut a-raok serr-noz. (Aman em eus dirazoun al liziri a skrivas Donalda d'eur c'heneilez. Warno em eus kavet ar pez a gontan el levr-man. Hogen e-mesk ar skridou-ze em eus ranket dibab. Traou 'zo a zo didalvez, traou all na sellont ket ouzimp. Ar geneilez-se a rôas liziri Donalda Kerlaban d'he merc'h; houman o rôas d'he fried; heman o gwerzas, etc...; ganin emaint en diwez; lavarout a rin eun deiz penaos em eus o c'havet; hogen eun istor all e vo.)

Ret eo d'in eta trouc'ha. Berr-ha-berr : o veza kemeret hent Kastell-Paol, ez ejont goude war-du ar c'hornog dre Blougouloum ha Kleder; hag o veza klevet eur c'hloc'h o tintal e tour iliz Plouëskad, hervez Donalda, pe an anjelus o seni,

« *Des clochers de Roscoff à ceux de Sibiril.* »

hervez Bimbochet (1), e kendalc'hjont gand o hent war-du Trelez, ha neuze betek Lesneven.

O tostaat ouz Lesneven, sed a weljont : eun niver bras a girri : kirri-dre-dan, kezeg-houarn, kezeg-tan, kezeg-nij, nijerezed, aerlistri, aerdreizerien, a bep seurd ardivinkou-nij, a bep seurd ardivinkou-red, reñket, goullo, a-hed an hent. Ha, koulz lavaret, den ebet. Nemet a vare da vare, youc'hadegou hir a glevent, ma tregerne ganto an douar ha betek koumoul an oabl, o tiskouez ez oa eun engroez bras bodet en eun tu bennak tost ac'hano.

Ma ne vije bet den eno, ne vije ket bet diaes koulskoude da Zonalda gouzout petra a c'hoarveze. Skritellou ramzel a oa skignet du-man du-hont war ar gompezenn, darn a-sounn evit tremenidi an douar, darn a-zinaou pe ledet war ar geot evit tremenidi an aer :

C'HOARI-HORELL

c'hoariadeg vras
e sell eus abadennad diweza
an tournamant etrevrôadel
ar 17 a ebrel
etre laz-c'hoari Bro-Connacht
ha laz-c'hoari Bro-Leon
e Lesneven

Ret e voe mont goustad ha gand evez betek kreiz-kêr. Hag eno ez ejont en eun ostaleri da c'hortozenni ha da ziskuiza.

## XII

Azeza a rejont er-maez, war eur savenn ma weled anezi ar blasenn vras. Edont o-unan. Trouz ebet breman, nemet sarac'h an dour er feunteun e-kreiz ar blasenn. Ar feunteun ze he doa kemeret lec'h eun delwenn, delwenn n'ouzon ket pe jeneral eus armeadou Bro-C'hall, diskaret pell 'zo, hag a dlee beza eno en XXvet kantved, rak meneget oa war levr koz Bimbochet.

Eur safar moueziou. Fraonvadeg eur strollad-tud o valc. A daol trumm, skiltradeg eul laz-seni kalz tostoc'h eget ma kredent. Neuze, kanadeg. Ar prenester o tigeri. An dud o teredek a bep tu. Ma voe leun-chouk ar blasenn e berr amzer. En diwez, bannielou a-bell o nijal, ha penn an ambrougadeg o tibouka war leur-gêr.

« *Bravoc'h laol-lagad n'oa bet biskoaz.*

*Er penn a-raok e teue nao archer gwisket e glas, war bep a gazeg wenn, d'ezi diskouarn ruz, ruz he moue, ha ruz he lost, gand eur ranjenn ler ruz. Ha skedi a rae ar c'hlezeier e dourn an archerien evel arc'hant.*

*War-lerc'h ar re-man e teue eur pikol karr-dre-dan liou an dir, ennan hanter-kant kaner gwisket e du, war o fenn eun tog liou an dir : Hag isvoueziek ez oant holl gwitibunan.*

*Da c'houde e teue eun eil karr-dre-dan, liou an arc'hant, a vent hag a stumm gand ar c'henta, ennan hanter-kant kaner gwisket e melen, war o fenn eun tog liou an arc'hant: krennvoueziek oa holl ar re-man.*

*Eun trede karr, liou an aour, henvel ouz ar re all, a zeue da heul, ennan hanter-kant kaner gwisket e gwenn, war o fenn eun tog liou an aour : karr ar re uhelvoueziek ez oa.*

*War-lerc'h ar c'hirri-man e teue tri c'harr all, brasoc'h eget an tri c'henta, er c'henta telennerien, en eil trompilherien, en trede biniaouerien.*

*Hag en a-drenv tud war droad, tud war varc'h, tud e kirri, e dilhad marellet.*

*En diwez, daou baotr war gezeg glas-louet, gwisket-kaer, unan o tougen banniel Breiz, egile o tougen banniel Iwerzon. Hag an daou laz-c'hoari war o heul, en eur c'harr kinklet-holl a erminigou gwenn hag a delennou aour.*

(1) Tennet eus al levr embannet gant Bimbochet : « Envoriou Beaj e Breiz » (Souvenirs de Voyage en Bretagne) : Paris, 2127). Al levr-se a zo bet talvoudus d'in, daoust na ro ket an hanter eus ar pez a zo displeget e liziri Donalda. Al lavarenn c'hallek meneget a-us a dalv kement ha : « Adalek kloc'hdiou Rosgo betek re Sibiril », hag a ziskouez beza tennet eus oberiou eur barz koz a Vro-C'hall.

*Banniel Iwerzon a save; aval, uheloc'h eget banniel Breiz o veza m'oa chomet an trec'h gant paotred Connacht.*

*Arvesterien ar c'hoari a gerze erfin, hag i stankoc'h eget 'lonnou ar mor. »*

Sed ar pennad-skrid, a sonje Donalda, a vo lennet war-c'hoaz e *Keleier Bro-Leon*. Ar blaz fall, al lennegez fall, a vleunio betek fin ar bed, ne vern pegen deskel ha sklerijennet e vo an dud.

Unan eus al laziou-seni, e-keit-se, a oa chomet a-sav war ar blasenn. O welout ar blenier o sevel, e walennig er vann, e tavas an dud. An holl a savas. Ar baotred a dennas o zog da glevout kan brôadel Iwerzon ha kan brôadel Breiz.

Re brederiet oa Donalda. N'he doa ket amzer da sevel he brec'h, amzer da lavarout grik, amzer da sevel he daoulagad. Edo Bimbochet en e sav, hag :

*Allons, enfants de la Patrie,*

o skiltra en aer : eur vouez raouliet, merglet, tano ha krenv koulskoude, krenv a-walc'h da vihana da derri trouz ar binviou ha da feuka diskouarn ar selaourien.

Pennou a drôas war-du ennan souezetoc'h c'hoaz gant doare an denig gwisket iskis eget gand an ton hag ar yez dianav. Echu gantan e gan, e tennas eus e c'hodell e vouchouer da zic'houezi e dal. Hag ec'h azezas, pounner, sounn e gorf, rok e zremm, d'ezan neuz unan a zo o paouez seveni eun dlead a bouez bras ha grevus, ouz stlakadeg-daouarn ha c'hoarzadeg ar c'houpaerien.

XIII

War hent Brest, edo Donalda o klask frealzi Bimbochet.

— Na gredit ket, emezi, e tamallan kalz da Vro-C'hall beza heskinet hor yez, pa oa e barr he galloud. N'eus nemet ar re drec'het a c'houlenn ar pez a anvont ar Reiz. Ha Reiz an drec'hourien ouspenn n'eo ket Reiz an drec'hidi. Ar C'hallaoued-se a felle d'ezo laza hor yez a grede marteze ober vad d'imp. En deiz m'he deus gounezet Breiz he frankiz, embannet hon eus er pevar avel Frankiz ar Yezou. Ha koulskoude, evel ouzoc'h, nebeut goude e voe hor bro en arvar beza trouc'het e daou, o veza m'edo ar vrezonegerien o heskina ar galleg d'o zro, o kredi kaout ar Reiz diouz o zu. Meizet o deus Breiz-Uheliz a-nebeudou e vije o gounid deski ar yez vrôadel ha dilezel ar yez all. Breman, ne gomzer mui nemet brezoneg e Breiz-Uhel, daoust m'o deus kendalc'het ar gouerien pell amzer, e lec'h pe lec'h, da gomz trefoedachou gallek. Ar skoliou hag an araokaat o deus kaset ar galleg er-maez. Ma! klevet hoc'h eus komz marteze eus ar studierien-ze, ganto bizier ha bonedou e-giz studierien Bro-C'hall, a rede dre straedou Naoned, eur c'hant vloaz hag hanter-kant a zo bennak, o c'houlenn ma ve gallekaet ar skol-veur. Ha n'eus ket c'hoaz tri-ugent vloaz, ar c'hannad-se, eus kêr Hede, e-kichen Roazon, a guitaas Breujou Breiz, o lavarout : « Peogwir n'em eus ket aman an aotre da gomz galleg, mont a rin da Gambr Paris ». Petra fell d'eoc'h? Lezenn ar bed-man eo ar brezel, hag an diframma ar stur a-dre daouarn hoc'h amezien !

N'oa Bimbochet tamm a-du gand e geneilez yaouank. N'eus netra par da zarvoudou an istor da gemmma gwirionez ar poblou.

XIV

Sonjou Donalda a rede breman war ar c'hantvedou tenval-ze eus istor Breiz, ma oa Bro-C'hall, evel m'he doa lavaret, e barr he galloud. A-daol-trumm e lavaras, evel unan en deus graet eur gavadenn vras :

— Didruez e vezer kizio ouz Breiziz an amzer-ze. Da skouer, sked hol lennegez, e-doug an XXIvet kantved en deus dilufret labour ar vicherourien vat ha dister, breman divrud, eus an XIXvet hag an XXvet kantved. Graet o deus muioc'h evit hor yez, a gav d'in, eget ar re a zo deut war o lerc'h. Graet o deus hor yez, e gwirionez. Ha daoust m'o deus alies, dre ziouiziegez pe reouiziegez, dre leziregez pe dre c'hred, graet muioc'h a zroug eget a vad d'ezi, e tlefemp beza anaoudekoc'h en o c'henver.

N'eus ket pell, aotrou, edon o klask eun dra bennak e levraoueg ar skol-vreur. Kouezet ez eo em dourn eul levr koz, a vez ano anezan c'hoaz eur wech ar mare, hogen na vez mui lennet kalz pell a zo. *Skelta Segobrani* eo al levr-se. Embannet eo bet, ma ne fazian ket, war-dro derou an XXvet kantved. Ha braz eo bet, war a lavarer, levezon al levr-se war furmidigez hor yez. Klasket em eus lenn diou pe deir fajennad anezan. Bec'h am eus bet o kompren ar brezoneg koz-se. Hag evelato, kavout a rae d'in alanat eun tammig eus aer gwechall, ha dre 'm faltazi e veven en amzer-ze, ma oa ken dudius beva.

Ya, eme Donalda, o komz muioc'h outi hec'h-unan eget ouz ar Gall, eun amzer dudius hag eur gaer a amzer ez eo bet, ar bloaveziou strafuilhet-se eus an XXvet kantved, pa groge ar skrivagnerien en o fluenn pe en o skriverez etre daou vrezel, diou lazadeg, diou dilezadeg-labour, ha kement-se daoust d'ar gernez, d'an naonegez, d'ar c'hlenvedou-red. Gwelout a ran, evel ma vije dirak va daoulagad, oberour ar *Skelta-ze*, azezet en e gambr-studi, e daol goldôet a levriou, levriou tro-war-dro d'ezan, war al leur-di, en armeliou, war staliou ouz ar mogeriou, war ar siminal, war gadoriou, skebell ha kadoriou-brec'h. Trouz a sav dindan ar prenestr, hag e klev safar eun engroez o redek war ar straed. Mont a ra da c'houlenn petra a zo c'hoarvezet, hag e lavarer outan ez eo tarzet ar brezel etre an Alamagn ha Bro-C'hall, hag e c'halver an holl baotred d'an emgann. Eur wech all e klev trouz adarre, hag e lavarer outan ez eo degouezet lestradou soudarded eus Amerika, hag e wel anezo o tremen e kirri bras. A-wechou ez eus kelou fall. Ar spont a zo e kêr, hag e serrer an doriou, o klevout eman ar rouelerien pe ar volcheviked o tont. Da neb en deus studiet piz istor ar c'hantved-se ez eo aes tresa eur skeudenn wirion eus ar vuhez a renas an denelez neuze, koulz e Breiz hag e lec'h all. Gwir eo ne ouzomp netra eus an amzer-da-zont, ha diskiant e ve klask dibuna petra e vo deut Breiz da veza a-benn daou c'hant vloaz ac'hann. An istor, aval, hol laka da anaout petra eo bet, daou c'hant vloaz a zo. Pa sonjan ez oa tud neuze o labourat war hor yez! Karet em bije beza unan eus ar Vreiziz-se, o devoe da addeski o yez e-giz eur yez estren. Eur wech m'o doa, dre hir labour, adc'hounezet herez o zadou, eul lorc'h a oa enno, hep mar, n'anavezomp mui breman. Pebez burzud e tlee beza, gwelout eur yez nevez-flamm o tiwana, gwelout o kemer stumm, etre o bizied, koulz lavaret, eur benveg nevez da gizella o menoziou! Souezus oa evelkent kaout da stourm evid eur yez...

Bimbochet ne selaoue ken. Edo morgousket en e c'hichen.

XV

C'houek meurbet eo distrei, d'an abardaez-noz, en eur gêr vras. Eman an denvalijenn o koueza war ar maez pa dizer an tiez kenta, ha goude beza redet pell, buana ma c'hellit, war an hentou, e rankit breman mont goustad : a zo mat evit ho karr hag evidoc'h. Gwelout a rit an dud o tont d'ar gêr, doriou o tigeri, stalafiou o serri dirazoc'h. Plac'hed yaouank o tont er-maez eus al labouradeg, a chom en eur c'hroazhent o varvailhat. Eman paotr al liziri, echu gantan e zervez-labour, o kaozeal gand eur vatez, kael houarn eul liorz etrezo. Tevel a reont pa dremenit, hag e sellont pell amzer ouzoc'h o vont kuit, hep lavarout ger. Ar c'hizier a glevit ivez o viaoual. Hag a-daol-trumm e lugern ar gouleier-tredan, a-raok, a-drenv, a-zehou, a-gleiz, betek penn pella an dremmwel, o tisplega d'eoc'h ec'honderiou kuzet gand an noz. Neuze e teuz an ilizou en denvalijenn, hag e sked talbennou an tiez-finvskeudennerez. Daou-ha-daou e tremen ar soudarded a-hed ar riblennou-straed. Hag a-drenv d'ar c'houmoul skanv e klaskit merzout al loar hag ar stered, war bevenn an tôennou.

Bimbochet, dihunet, a selle ouz an dremenidi, ar soudarded gwisket e louet, ar merc'hed o c'hoefou gwenn, ar baotred o jiletennou marellet. Ma ven e bro Sina, a sonjas, ne ve ket brasoc'h va souez.

XVI

Ne voe ket komzet kalz en ti en abardaez-se. Bimbochet a bignas d'e gambr, da lakaat urz en e baperennou. Evit Donalda, e pignas d'he c'hambr buan ivez, ha goude beza lennet er gelaouenn keleier an noz : maro rouanez Bro-Saoz, diskar ar strollad-ministred e Roazon, prezegenn nevez he c'heniterv Irma e Breujou Breiz, e vanas konsket e peoc'h.

AMAN E TERAOU

HUNVRE DONALDA

Mont a rae, mont a rae hep pal, dre ar straedou dianav. Eur gridienn a redas dre he c'horf :

— Biskoaz kemend-all ! emezi.

Ar gêr-man a zo Brest, avat. Mor Brest eo a welan. Plougastell a zo du-ze, ha du-hont, Menez-Hom. Sed an Enez Krenn aman. Sed ahont an Enez Hir. Setu Beg ar Spagnoled, hag ar Mulgul. Spurmanta a ran Karreg-Mulgul zoken, a-gleiz, hag e-kreiz, Karreg-Mingam. Setu aman ar c'hastell. Setu aze Rekourans. Sant Loeiz eo an iliz-man. Hag e welan tour Sant Marzin.

Ha kaer am eus ober, n'anavezan ket ar straedou. Treidistrei a ran, evel en eun abuzetez. Lizerennou a welan war an tiez. Ha gêr brezonek ebet ne welan. Geriou gallek int moarvat. Ne ouzon ket. Re strafuilhet eo va fenn.

Marteze, avat, n'emaoun ket e Breiz. E penn all ar bed, en eun enezenn bennak e-kreiz ar Mor-Habask marteze. Evit gwir, n'eo ket e Breiz e vije savet eur gêr ken divalo. N'eo ket e Breiz e vije gwelet straedou ken striz. N'o ket e Breiz e vije gwelet ar banniel-ze o stlaka ken lorc'hus en aer.

Banniel Bro-C'hall, n'eo ket 'ta? Glas, gwenn, ha ruz.

Mont a rin da brena *Keleier Bro-Leon*. Petra? Mousc'hoarzin a ra ar varc'hadourez, en eur rei d'in va gwenneg en-dro. Fall va gwenneg! Ar erminig a zo warnan. Bravoc'h gwenneg na zeuas er-maez biskoaz eus gwaskerellou-mouneiz Breiz. Eun divrôadez oun, a gav d'ezi : eur Saozez pe eur Rusiadez bennak. Dalit! Tennet he deus eur gwenneg eus he boest da ziskouez d'in : « *Liberté, Egalité, Fraternité* ». Ma !

Kollet em eus va hent! Kollet em eus va zi! A zo gwasoc'h, kollet em eus va bro! Pe kollet em eus va fenn!

Bep gwech ma c'houlenne eun dra bennak, an dud a heje o fenn; ha neuze, mont e-biou hep respont. Koulskoude, ar soudarded-se, ar vartoloded, ar vicherourien, ar mitizien-ze a oa ganto dremmou breizad. Gwir eo, dremmou breizad disneuz : n'eo ket an dremmou breizad-se frank ha laouen a weler bemdez, hogen dremmou, enno eur sell skoachet, evel chas gwallgaset gand o mistri. Piou en doa desket d'ezo kerzout en doare-ze, o sellout ouz an douar, evel tud o tougen eur bec'h pe tud o klask eur yalc'h o deus kollet? Piou en doa brevet o c'horf en doare-ze, strisaet o bruched, moanaet o izili, drouklivet o dioujod ?

Pelec'h edo ar gêr vras? Ar porz bras, al labouradegou bras? Al listri diniver? Pelec'h ar mirdiou bras, ar c'hentliorzou bras, ar skoliou bras, ar goarivaou bas, an ilizou nevez bras, ar skol-veur hag an iliz-veur? Falvezout a reas d'ezi mont e-barz ar c'hastell. Edo eur soudard e-tal an nor, ha ne c'hellas ket tremen. Gwelout a reas labouradegou koz en daou du d'ar stêr Benfeld, listri-brezel houarn koz-koz a-hed ar stêr, hag a-dreuz, eur pont houarn souezus kenan. Ar pont-se he doa gwelet a-raok, skeudennet war eul levr istor. Ma tarzas eul luc'hedenn dre he spered : kêr Vrest he doa kemeret he stumm gwechall, pe neuze an amzer gwechall hec'h-unan a oa deut en-dro.

Sonj a zeuas d'ezi eus he c'homzou an derc'hent : « Na dudius e tlee beza! » Spont a grogas enni. Abalamour d'ar c'homzou-ze he dije breman da c'houzanv. Deut oa marc he finijenn. Maro oa he zad. Maro oa he breur. Edo o paouez klevout an dra-ze. Penaos, ne ouie ket. Maro oa he c'herent, he mignoned, holl dud hec'h amzer. Hag edo tost da gredi ez oa maro hec'h-unan, barnet hec'h ene da gantren dre amzer dremenet Breiz : hogen dû ez oa gand an naon, ha daoust, emezi, hag an eneou o deus naon ?

Fall oa bet he gwenneg e ti ar varc'hadourez kelaouennou. Fall e vefe e ti ar baraer. Ha ne grede ket goulenn. Evit goulenn, war ar marc'had, e vefe ret gouzout ar galleg. Ha kaer he doa klask beteg e korn pella hec'h envor, ne gave ket an distera ger er yez-se. Bale a rae dre gêr, o c'houlenn e brezoneg, evelato, bep tro ma kave dirazi eun dremm hegaratoc'h eget ar re all. He c'halon, avat, o vihanaat hag ar goanag o teuzi en he c'hreiz : marnaoniek, skuiz-divi, evel eur baourez... En diwez, e welas o tont daveti eur vaouez koz, eur picher en he dourn. Eus Kastellin ez oa ar vaouez-se : anavezout a reas Donalda koef Kastellin war he bleo gwenn. Bara a rôas d'ezi. Brezoneg flour a gomze...

Ha breman, edo Donalda, n'eo ken e Brest, hogen e Roazon, dirak Ti Breujou Breiz. Mont a reas e-barz. N'oa ket Ti Breujou Breiz. Eul Lez-Varn oa deut da veza. Lakaat a reas he fenn dre eun nor damzigor, hag e welas barnerien ha kalz tud en eur sal vras. Maouez Kastellin a oa eno, he ficher torret ouz he zreid, etre daou archer. Tamallet ez oa d'ezi eun dra bennak. Ha brezoneg a gomze. Hag eun den a oa eno, a drôe e galleg komzou ar vaouez. Bep gwech ma tigore-hi he genou e c'hoarze an dud.

Eun huanadenn a zeuas gant Donalda. Eur barner a sellas outi. Neuze e kavas d'ezi ez oa he skiant-vat aet diouti evit mat. Dremm Bimbochet a oa gantan. Tec'hout a reas-hi er-maez. Dremm Bimbochet a oa en a-drenv, dremm Bimbochet en a-raok; a-zioc'h; a-zindan; dre holl. En tiez, war ar straedou, e-leiz a zremmou Bimbochet. Dremm Bimbochet gant kement den pinvidik hag a zoare : gand ar bourc'hiz-man o tremen; gand ar marc'hadour bras-man en e stal; gand ar banker-man en e arc'hantti. Dremm Bimbochet gant kement den desket hag a skiant : er skol-man gand ar c'helenner; el labouradeg-man gand an ijiner; en iliz-man gand an eskob. Bimbochet a oa skignet dre Vreiz a-bez, dre holl oc'h ober e reuz.

Neuze e reas eur bedenn, o c'houlenn beza kaset pell diouz ar Bimbochedou-ze. Hag en em gavas war eul lanneg vras, distro, e-tal an aod. An noz a oa o tont; eun avel foll o c'houeza, ha latar war an dremmwel. E pleg an tevenn e save eur chapelig koz, dismantret, hanter gouezet en he foull. Krena a rae gand ar riou. Gleb-teil oa he dilhad, roget he c'hoef. Deut oa da veza eur wrac'h koz.

— Pe walenn, Aotrou Doue, emezi, a zo kouezet war ar vro-man ?

Klask a reas digeri dor ar chapel. Prennet oa. Azeza a reas war an treuzou, hag harpet he fenn ouz ar maen kalet, e tirollas da zifronka.

HUNVRE DONALDA

BETEG AMAN.

Roparz HEMON.

(*Da genderc'hel.*)

GWALARN. — *Adniverenn lennegel tri-miziek BREIZ ATAO.* Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur (10 lur hepken d'ar re a c'houlenno.)

Kas ar c'houmananatou da vureo *BREIZ ATAO*, 86, rue Saint-Malo, Roazon. — C. C. 25-29, Rennes.

1926 — Moul. Riou-Reuz, str. ar Minimaiz, Roazon.

# BUHEZ AR YEZ

**Stagadenn da Walarn**
**Niv. 2**
**Hanv 1926**

## DESKOMP HOR YEZ

Setu aman roll ar geriou dibaota a gaver e c'houec'hvet niverenn *Walarn :*

*Notenn.* — Pep hini a oar pegen hir e vez a-wechou klask eur ger brezonek en roll-geriou pe eur geriadur, en abeg da gemmadur ar c'hensonennou.

Setu eun doare eeun meurbet da zibuna ar gudenn: renka ar geriou *adaleg ar vogalenn genta* e-lec'h o renka adaleg al lizerenn genta. Kavet e vezo pep ger en doare-ze heb an distera koll amzer.

**abadennad**, gg, l. — ou — partie de jeu.
l'**abouradeg**, gg. l. — ou — atelier, usine.
**abuzetez**, gg, l. — iou — labyrinthe.
**akuit**, ag — habile.
k'**ad**, gg, l. — ou — combat.
**addisplegadur**, g, l. — iou — redite, nouvelle rédaction (d'un récit).
k'**adour**, g, l. — ien — guerrier.
**advuhez**, gg, l. — iou — résurrection, seconde vie.
h'**ael**, ag — généreux.
m'**aen-touch**, g, l. mein-touch — pierre d'aimant.
**aerva**, g. l. — ou — champ de bataille.
r'**agistorel**, ag — préhistorique.
r'**aglavar**, g, l. — iou — préface.
**a-c'houez** (da), prep — au su (de).
m'**ailh**, ag — capable, habile.
b'**alir**, g, l. — iou — saillie (d'un bâtiment).
dr'**ama**, g — drame, théâtre.
**ambroug**, v — accompagner.
**ambrougadeg**, gg, l. — ou — cortège.
**ambrouger**, g, l. — ien — suivant, personne qui accompagne.
**amprouenn**, gg, l. — ou — épreuve (typographique).
d'**amskeud**, g, l. — ou — esquisse, aperçu.
**anataat**, v — prouver, rendre évident.
**andon**, g, l. — iou — source.
m'**anet**, pp de **menel**.
d'**anevell**, gg, l. — ou — conte, récit.
d'**anevella**, v — conter, raconter.
gl'**ann**, gg, l. — ou — rive, bord.
k'**annadur**, g, l. — iou — ambassade, délégation.
l'**aouer-doaz**, gg, l. laoueriou-toaz — pétrin.
s'**arac'h**, g — murmure, bruissement.
p'**aramanti**, v — équiper.
d'**ar-boba**, gg, l. darou-poba — dalle à cuire (le pain).
**ardivink**, g, l. — ou — machine, mécanique.
gw'**arez**, g — protection.
**argadi**, v — envahir.
m'**arc'hadourel**, ag — économique.
**arc'hantti**, g, l. — ou — banque.
h'**arnez**, g, l. — iou — armure.
**aros**, g, l. — iou — poupe, arrière (d'un navire).
d'**arou-poba**, pl. de **dar-boba**.
**arouaregez**, g — oisiveté.
K'**arreg-Mingam**, gg. — la Roche Mingant (dans le Goulet de Brest).
K'**arreg-Mulgul**, gg — le Rocher de la Cormorandière (près du Goulet de Brest).
m'**artr**, g — martinet (oiseau).
**arvarus**, ag — hasardeux.
d'**arvoud**, g, l. — ou — événement.
**arzez**, gg, l. — ed — ourse.
m'**arzus**, ag — merveilleux.
d'**aspren**, g — rachat, rançon.
**astal**, g — arrêt, interruption.
l'**atinaat**, v — latiniser.
n'**avedad**, g, l. — ou — neuvaine, groupe de neuf.
**aven**, gg — rivière.
s'**avenn**, gg, l. — ou — terrasse.
**azginivelez**, gg — résurrection.
l'**az-c'hoari**, g, l. laziou-c'hoari — équipe de jeu.
**a-zivoud**, a-zivout, ar. — à propos de.
gw'**azoniez**, gg — hommage.
l'**az-seni**, g, l. laziou-seni — orchestre.
sk'**ebell**, pl. de **skabell** (escabeau).
R'**ekourans**, g — Recouvrance (quartier de Brest).
dr'**ed**, g, l. dridi — étourneau.
tr'**efoedach**, g, l. — ou — patois.
tr'**efoedet**, pp — corrompu, dégénéré (en parlant d'une langue).
d'**egouez**, g, l. — iou — événement.
**eilgeria**, v — répondre.
**eilgeriadenn**, gg, l. — ou — réponse.
m'**ein-touch**, pl. de **maen-touch**.
m'**eiza**, v — saisir, comprendre.
k'**elaouenner**, g, l. — ien — journaliste.
b'**eleg-meur**, g, l. beleien-veur — grand-prêtre.
gw'**elevus**, ag — étincelant.
d'**elez**, gg, l. — iou — vergue.
g'**ell**, ag — brun, fauve.
d'**ellezek**, ag. — de mérite, méritoire.
k'**ellidenn**, gg — germe.
dr'**emm**, gg — visage.
**emziviz**, g, l. — ou — conversation.
H'**enamzer**, gg — Antiquité.
**enkadenn**, gg, l. — ou — embarras, situation difficile.
l'**enkr**, ag — poli, glissant, lisse.
m'**eneg**, g, l. — ou — mention.
m'**enegi**, v — mentionner.
m'**enel**, v, agv. manet — rester.
**engroez**, g, l. — ou — foule.
k'**enliorz**, gg, l. — ou — jardin public.
Kr'**ennamzer**, gg — Moyen-Age.
l'**ennek**, ag. — yez l.: langue littéraire.
l'**ennegez-werin**, gg — littérature populaire, de folklore.
l'**ennegour**, g, l. — ien — littérateur.
kr'**ennvoueziek**, ag. — qui a une voix moyenne, de baryton.
**enseller**, g, l. — ien — directeur, surveillant, inspecteur.
br'**eo**, gg, l. breier — moulin à bras, meule à bras.
k'**eoded**, gg, l. — ou — cité.
n'**eo-doaz**, gg, l. neviou-toaz — pétrin.
n'**epell** (diouz), prep — non loin (de).
h'**erberc'herez**, g — hospitalité.
h'**erberc'hidigez**, gg — hospitalité.
g'**eriadur**, g, l. — iou — dictionnaire.
g'**eriadurour**, g, l. — ien — lexicographe.
gw'**erin**, gg — peuple, populace.
m'**erour**, g, l. — ien — intendant.
h'**errek**, ag. — rapide.
b'**erz**, g — succès, réussite.
p'**erz**, g, l. — iou — qualité, prospérité.
m'**erzout**, v — apercevoir.
d'**esav**, v, agv. desavet — élever (un enfant).
h'**eskina**, v — persécuter.
h'**eskinerez**, g — persécution.
**etrevrôadel**, ag — international.
st'**euï**, v — tramer, fomenter.
Br'**eujou-Breiz**, l. — Etats de Bretagne.
f'**eur**, g, l. — iou — contrat.
m'**euriad**, g, l. — ou — tribu.
r'**eustl**, g — trouble, confusion; chaos.
tr'**euzkredenn**, gg, l. — ou — préjugé.
st'**euzia**, v — disparaître.
l'**euzlestr**, g, l. leuzlistri — creuset.

**b'evenn,** gg, l. — ou — bord, lisière.
**t'evenn,** g, l. — ou — falaise.
**l'evran,** g, l. levren, levrini — lévrier.
**k'evrin,** gg, l. — ou — secret.
**y'ezadur,** g, l. — iou — grammaire.
**y'ezadurour,** g, l. — ien — grammairien.
**y'ezoniez,** gg — linguistique.
**y'ezoniour,** g, l. — ien — linguiste.
**d'ezrevell,** v — raconter, rapporter.
**d'iarbenn,** v — repousser.
**d'iarvar,** ag — certain.
**r'iblenn-straed,** gg, l. riblennou-straed — trottoir.
**d'ibouka,** v — déboucher, apparaître brusquement.
**sp'ikanardenn,** g — nard des Indes.
**p'ikern,** g, l. — iou — pic, sommet, crête.
**S'ikilia,** gg — Sicile.
**d'idrugar,** ag — sans pitié.
**skr'idvarnour,** g, l. — ien — critique (littéraire).
**skr'idvarnouriez,** gg — art de la critique (littéraire).
**d'ied,** g, l. — ou — breuvage, boisson.
**t'i-finvskeudennerez,** g, l. tiez-finvskeudennerez — cinéma (édifice).
**d'iforc'h,** v — séparer.
**b'igi,** pl. de **bag** (bateau).
**d'ic'haouadur,** g, l. — iou — dédommagement.
**d'ic'hoanagi,** v — désespérer.
**d'ic'hreüs,** ag — impossible, qu'on ne peut faire.
**ijiner,** g, l. — ien — inventeur.
**d'ilezadeg-labour,** gg, l. dilezadegou-labour — grève.
**d'ic'houina,** v — dégainer.
**p'ilprennek,** ag — bag p. : canot, pirogue.
**skr'in,** g, l. — ou — écrin.
**h'inkin,** g, l. — ou — fer de fuseau; homme dégingandé.
**d'iougana,** v — prédire, prophétiser.
**t'ir,** g — terre, pays.
**m'irdi,** g, l. — ou — musée.
**m'irc'hed,** pl. de **marc'h** (cheval).
**gw'irion,** ag — réel; sincère; réaliste.
**gw'irionder,** g — réalité; sincérité; réalisme.
**isvoueziek,** ag — qui a une voix de basse.
**gw'itibunan,** rv — holl g. : tous sans exception.
**l'ivet-kaer,** ag — au beau teint.
**d'ivoutin,** ag — ano d.: nom commun (Grammaire).
**d'izarvoud,** ag — sans événements, calme, morne.
**gw'izien,** pl. de **gwaz** (au sens de vassal).
**d'izudi,** ag — sans joie, morne.
**h'oalerez,** g — attrait, charme.
**g'oanag,** g — espoir.
**c'h'oari-horell,** g — jeu de la crosse.
**g'oariva,** gg, l. — ou — théâtre.
**h'obregon,** g, l. — ou — cuirasse.
**sk'oelfa,** v — devenir hagards (yeux).
**b'oemus,** ag — charmant, ravissant.
**ogam,** g — écriture ogamique.
**k'olen,** g, l. kelin — petit (d'animal).
**t'onkadur,** g — destinée.
**onsad,** g, l. — ou — once.
**M'or-habask,** g — Océan Pacifique.
**t'ornaod,** g, pl. — ou — falaise.
**g'ortozenni,** v — collationner.
**dr'ouklaz,** g, l. — ou — meurtre.
**m'oue,** gg, l. — ou — crinière.
**r'oueel,** ag — royal.
**g'ouelec'h,** g, l. — iou — désert.
**r'oueler,** g, l. — ien — royaliste.
**r'ouelez,** gg — royauté.
**g'ouestl,** g, l. — ou — otage; gage.
**g'ouestla,** v — promettre — **an Douar Gouestlet :** la Terre Promise.
**G'ouezel,** g, l. — ed — Gael.
**g'ouezelek,** ag — (de langue) gaélique.
**g'ouezeleg,** g — gaélique.
**m'ougeo,** gg, l. mougeviou — caverne.
**h'ouc'hken,** g — peau de porc.
**f'ouist,** ag — mou.
**c'h'ouita,** v. — échouer.
**c'h'ouitouz,** g, l. — ed — avorton; **homme de rien.**
**dr'ouizel,** ag — druidique.
**g'our,** g — hommme; nul, personne.
**b'ourr,** ag — flasque.
**t'ournamant,** g, l. — ou — tournoi.
**fr'u,** g — embruns.
**l'u,** ag — ridicule, bizarre.
**tr'uach,** g, l. — ou — tribut.
**d'ukad,** g, l. — ou — ducat.
**h'ud,** g — magie — marc'heien h. : **cavaliers de féerie.**
**b'ugul,** g, l. — ien — berger, gardien (de bêtes).
**uhelbazenn,** gg, l. — ou — bas-fond.
**uhelskeudenn,** gg, l. — ou — image idéale.
**uhelvoueziek,** ag — qui a une voie aiguë, de ténor.
**uhelwad,** ag — noble, de sang noble.
**l'uc'h,** g — lumière, éclat.
**m'ulgul,** g, l. — iou — goulet — **ar M. :** le Goulet (de Brest).
**h'un,** g — sommeil.
**k'ur,** g, l. — iou — exploit, haut fait.
**p'uritan,** g, l. — ed — puritain.
**sp'urmanta,** v — apercevoir.
**k'urunennek,** ag — couronné.
**b'urutella,** v — tamiser; critiquer, **examiner de fond en** comble.
**k'uziadell,** gg, l. — ou — cachette.

▼

## ALI

Geriadur an anatomiez n'en dije ket kavet a lec'h war beder fajenn. Gwell eo bet ganimp eta gortoz beteg an niverenn diskar-amzer ma vo moulet « Buhez ar Yez » war eiz pajenn. Neuze e c'hello geriadur an anatomiez beza rôet en e bez.



## LEVRIOU NEVEZ

**JENEVEFA A VRABAN,** gant Klaoda 'r Prat, embannet gand Emgleo Sant Iltud, 4, Straed ar C'hastell, Brest. — Priz : 3 l. 50.

Eman oberour al levr-man o paouez mervel. Eur Breizad mat eo bet, hag unan en deus labouret evit hor yez. E levriou, heman evel ar re all, savet evid ar bobl, n'o deus ket nemeur a dalvoudegez lennegel. Aes int da lenn, da vihana, hag o erbedi a reomp d'ar re ac'hanomp a zo o teski ar yez.

**VIKTORIA KONAN A ZANT-LUK,** gand an Ao. Chaloni Uguen, embannet gand Emgleo Sant Iltud, 4, Straed ar C'hastell, Brest. — Priz : 3 l.

Setu eul levr evel ma karfed gwelout muioc'h anezo e brezoneg : pennadou istor, talvoudus da lenn. Aes e vije marteze kavout dudiusoc'h danvez eget buhez al leanez-man eus Rotred Kemper, bet dibennet e Paris e 1794. Kant gwech gwelloc'h, avat, e kavomp al levriou evel heman eget al levriou evel « *Jenovefa* ».

**AN TRI GOULENN,** pez-c'hoari en eun arvest, gand Adrien de Carne, moulet e Brest, 4, Straed ar C'hastell. — Priz : 1 l. 50.

Na gwell na gwaz eget kant pez-c'hoari brezonek all.

R. H.